# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek

*renet gant Roparz Hemon*

Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur

(Broiou estren : 25 lur)

*Renerez ha mererez :*

Bóite Postale 75 Brest (C.C. 96-38 Rennes)

Niv. 14 - HANV 1928

TAOLENN





AN TREIZER

gant Xavier de Langlais



# Ar Vugale Fall

(KENDALC'H)

## VII

An Aotrou Skiban ne oa ket laouen. An Aotrou 'n Eostig kennebeut.

En abardaez-se, edont o-daou azezet en o c'hador-vrec'h e-tal an tan. N'edont ket a-gevret avat. Hogen, ar soñjou a nij a dreuz d'ar mogeriou teva. N'o doa ket ezomm ar baotred yaouank-hont da veza holl a-gevret da gavout ha da garout Breiz. N'o doa ket ezomm Skiban hag an Eostig da veza kichen-ha-kichen, fri-ouz-fri, na kein-ouz-kein, evel ma plijo d'eoc'h, da vaga ouz o bro Vreiz, e doun o c'halon, an hevelep kasoni.

— Bro-C'hall, Bro-C'hall! eme Skiban. Hag e sellas ouz an astell a-us d'e benn, gant al levriou teo prenet gwechall ha goloet gant lien du hervez giz al lenndiou-pobl: oberou Proud'hon, Edgar Quinet, *Les Misérables,* ha dastumadeg niverennou koz l'*Emancipatrice,* kelaouenn mistri-skol ar Stad.

— Bro-C'hall, Bro-C'hall! eme 'n Eostig. Hag e sellas ouz delwenn Santez Jeanne d'Arc, armet-holl, e plastr gwenn, arc'hantet ha melen-flour. E skourr, a-dreñv d'an delwenn, daou vannielig gwenn ha glas.

Ha skeudenn ar Galon Sakr a-zioc'h an nor. Levr diweza Léon Daudet a oa digor en e zourn.

— Bro-C'hall, Bro-C'hall! eme Skiban.

— Bro-C'hall, Bro-C'hall! eme 'n Eostig.

Hag e kuuezjont o-daou e-kreiz eun huñvreadenn c'houero.

Kelennerien o-daou. O-daou blenierien eneou. Blenierien, n'eo ket dre vicher, hogen dre c'halvidigez. Baraerien speredel. Atao o verat an toaz. Atao o stumma torziou, kurunennou, gwigadennou, hag ouz o c'haledi er forn. Deskerien, n'oa ket o mennad deski, hogen heñcha bepred. Brouda, skourjeza, derc'hel start pe laosk ar ranjenn d'al loen, nemet ouz e virout war ar roudenn, soun e c'houzoug ha drant e ziskouarn. Oc'h isa ar jao dibaouez, hep ehan nag arzao nag astal.

Pebez dizouezadenn e voe neuze d'an Aotrou Skiban kaout eul lizer digant Renan, e ziskibl muia-karet, mab e gamalad koz, ar bugel a oa bet badezet e « Kelc'h ar Voutinelerien » gant gwin ha moged-butun ha kan an *Internationale*, ar bugel n'en doa ket bet hep abeg e ano, ar bugel sentus, speredek, en doa lennet « Istor Bro-C'hall » Michelet penn-da-benn d'e zek vloaz, ar bugel a oa bet graet gantañ eur micherour, daoust m'en dije gellet aes-kenañ mont d'an *Ecole Normale* e Kemper, ha, piou 'oar zoken, da Saint-Cloud.

Ne felle ket d'an Aotrou Skiban adlenn al lizer. Ranngalonus. Aze, er golo melen, el lak-pep-tra a-ispilh e-kichen rastell ar c'herniel-butun. Hag an Haderez penn d'an traoñ! Daoust ha ne oa ket bet, heñ ivez, an Aotrou Skiban, an Hader? (Ho! an abardaeveziou hañv, hag ar vugale vihan o voredi pe o c'hoarzin er skol, hag o sellout ouz tra pep tra, hag eun



daoulagad hepken, daoulagad ar paotrig Renan, sioul hag aketus, digor-frank ouz dremm ar c'helenner koz:

*Semble élargir jusqu'aux étoiles*
*Le geste auguste du semeur.*

Ha bremañ ne oa mui nemet Breiz... va dlead ekeñver Breiz... ar brezoneg... koz traou (Ho Renan! Renan trubard! *Loire-Inférieure: Chef-lieu: Nantes; Sous-Préfectures: Ancenis, Paimbœuf, Saint-Nazaire et Châteaubriant.*)

Soñj a zeue d'an Aotrou Skiban eus e yaouankizheñ : ar bugelig war hent Ploñger gant e votou-koad hag e vamm, o vont da dremen ar « sertifika » e Lokournan. Hag e vamm o tistilha brezoneg gant pep unan war an hent. Hag ar vourc'h, ar skol: an Enseller, daou aotrou hag eun itron eus Brest, netra nemet galleg ganto, leiz o genou, galleg iskis, — ne oa ket galleg skol Bloñger. Hag ar baotredigou gant o zogou ledan hag o boteier-koad, ken abaf, ken dilavar, renket ken aonik war ar bank moan e-tal ar voger razet. Hag an aotrounez eus Brest gwisket mat, hag an itroñ gwisket koant, eun tog gant bleuñ glas, eur ouel c'hlas tano war he dremm, ha botou-ler melen uhel ouz he zreid, hag eun disheolier gwenn mistr gant roudennou glas-du hag eun dournell olifant kizellet e stumm penn eur c'hi.

Neuze en doa meizet ar paotrig Skiban e oa pep tra izel a-du gant ar brezoneg, ha pep tra uhel a-du gant ar galleg.

E Skol ar Vistri, e Kemper, diwezatoc'h, e oa bet graet goap d'ezañ, abalamour d'e vrezoneg, abalamour d'e zoare da zistaga ar galleg. Ne voe nemet en deiz ma voe anvet e Brest, m'en doa en em zieubet diouz Breiz hag ar botou-koad evit mat. Hogen, poanius

hag hir ha diaes e oa bet. Ar re evel Renan, o doa bet an eurvad da veza ganet e kêr, ha da gomz galleg adalek o bugaleaj...

Bremañ...

Soñjou du ivez e penn an Aotrou 'n Eostig... An Alan-se... Gortozomp.

VIII

Da seiz eur hanter, bep beure, e tremene paotr al liziri. Da seiz eur hanter e tiskenne mamm-gaer an Aotrou Kerdiner betek dor ar straed da gerc'hat ar gibell-lastez goullo. Dont a reas en-dro gant eul lizer.

Ne c'helle ket lenn ar c'homlec'h. N'oa ket he lunedou ganti.

— D'in-me eo, eme Alan.

Hag e ruzias eun tammig. Hag e lammas e galon. Divoas da gaout liziri. He mamm-goz ne lavare mann. Mont a reas-hi er gegin, evel ma ne vije netra.

Ha ne darze ket an doenn? Ha ne goueze ket an ti? Ha ne vruzune ket ar mogeriou, evel gant eur c'hrendouar? War grec'h ar golo, a-gleiz, edo treset eun hevoud.

Aet kuit e oa e dad pell 'zo.

Edo he mamm-goz er gegin. Trouz tiretenn ar fourcheteziou o serri. Alan d'e gambr. Prenna an nor. Digeri al lizer:

*Aotrou ha kenvroad ker,*

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Stlepel a reas prim-ha-prim e levriou-skol en e sac'h-ler. Eiz eur nemet kard o seni. Strafuilhet he mamm-goz er rakkambr:



— Bervet al laez dreist e varr! Netra nemet amzer da drei va fenn!

Alan kuit d'ar red hep respont.

IX

Eur gorseenn e voe d'ezañ, pa ne welas ket Rojer Korfdir e nep lec'h. Redet en doa Alan a-hed ar straed Algesiras, diskennet gant ar straed Colbert ha pignet d'ar red adarre, netra nemet evit kavout Rojer er skol. N'edo ket eno, avat. Ha kloc'h eiz eur o tintal. Trouc'het e alan, aet e frondenn er-maez eus e jiletenn, souezus e oa Alan Kerdiner da welout, gant e vleo hir-a-fuilh. Tra ma rae sin ar groaz, e sellas ar c'helenner outañ. Ne lavaras netra.

Goullo lec'h Rojer. Er beurevez-se, ne reas Alan netra, nemet gortoz unnek eur. Eur wech an amzer, en eur skriva, e waske e vruched ouz e vrec'h kleiz. Neuze, klevout sarac'h al lizer e godell-diabarz e borpant.

X

— Ya... ya... Nann... Ne fell ket d'in... N'em eus ket amzer... Kenavo.

Ma chomas an Aotrou 'n Eostig sabatuet war al leurenn Wilson, o welout Alan Kerdiner o tec'hout ken prim dioutañ. Ne felle ket d'ar paotr rei e ano da strollad an *Action Française!* N'oa ket souez... Gant ar Pab-se, aliet ken fall... Dec'h da noz en doa kavet an Aotrou 'n Eostig, avat, an tu da chom Katolig hag ezel an *Action Française* war eun dro, ha mall a oa gantañ diskleria kement-se.

## XI

Penaos e oa Rojer? Ne oa ket fall. Siferniet nemetken. Gant an amzer-se, c'houi ' oar! Da lavarout e oa yen, ne oa ket. Al leizder eo a zo yen er vro-mañ. Chomet e oa an Itron Korfdir e-tal an tan. Riou he doa bet evelato. Ha penaos e oa e vamm-goz? An Itron Korfdir he doa he gwelet en deiz all, spurmantet nemetken. Ne oa ket bet evit komz ganti da c'houlenn eus he c'helou. Er straed Siam e oa... nann... gortozit eun tammig... dirak an iliz Sant-Loeiz, — dres! dirak an iliz Sant-Loeiz! Edo e vamm-goz o tont ermaez hag an Itron Korfdir o prena kouignou e ti Déthieux. Hag an Aotrou Kerdiner? Atao ken skuiz? Koulskoude, bremañ ma edo en arsanailh e tlefe diskuiza eun tammig. Tud 'zo a vez atao o labourat. Ya, an Aotrou Korfdir a oa mat-tre. Gant ma ne pakfe hini ebet ar sifern digant Rojer! O nann, chomet emañ en e wele. Fellout a rae d'ezañ sevel, met...

— Rojer! Alan a zo deut d'az kwelout.

## XII

En noz-se, Feliz a ziskennas goustad gant an diri a gas eus ar straed Traverse d'ar vali d'Ajot, eul levr dindan e gazel, hag eur sigaretenn didan he fenn alaouret etre e ziou weuz. Strakal a reas eun alumetezenn da dana e sigaretenn, hag e sellas ouz ar gwez en tu all d'ar vali, deliaouet a latar gwenn tano, damsklerijennet gant ar gouleier en traoñ. Ken klouar e oa an noz m'en doa tennet e vantell, hag e treuzas dibrez ar vali, da deurel eur sell ouz al lenn-vor.

Ne weled ket an dour. Eur gompezenn vras a vrumenn, evel koumoul gwelet eus kern eur menez. Raktal e teuas soñj da Feliz eus eun noz all er meneziou, en hanternoz Italia, al lenn latarek a-zindan, hag ar gwez iskis kroummet evel ar re-mañ. Brao e oa evel-se prederia a-zivout e vuhez. Elfennou-tan a strinkas diouz beg e sigaretenn.



— Lakaomp, a lavare outañ e-unan, e vefen kemeret evel m'emaoun, ha taolet e-barz eur romant. Da betra e vefen mat, nemet da zalea kerz an danevell, da ziheñcha al lenner, ha d'e lakaat da goll pep habaskted? Amañ emaoun, e kornog ar bed, ha piou oar pegeit e chomin? A-benn eur sizun e vin marteze pelloc'h er C'hornog c'hoaz, en tu all d'ar mor. Mont ha dont. Degouezout ha kimiadi. Ha merza gwasoc'h eget pep den an amzer o padout, hag o vont ebiou dalc'hmat; heuliad ha koroll an deveziou. Nikun n'en deus en tiez ahont bevet muioc'h egedoun. Hag holl e renont eur vuhez, ha ne renan buhez ebet.

Iskis, a lavare Feliz. En holl draou a ran, ez oun eun arvester. Evit an traou a ra ar re all, ne gemeran dudi enno, nemet pa sellont ouzin-me. Hogen, en eur ober se, o diarbenn a ran diouzin, pa fell d'in arvesti outo a bell. Emaoun o vont war va zregont vloaz, ha n'em eus graet netra. Skriva ne c'hellan ket zoken. Dre zismegañs ouzin-me, pe ouz ar bed. Ne ouzon ket. Faez oun o lenn. Er varzoniez ne welan nemet c'hoari bugale:

*War aodou ar moriou diamen emañ c'hoari ar vugale...*

Hag evit ar peurrest, heug am eus netra nemet o soñjal.

Maga huñvreou ne ran ken. Setu va labour pemdeziek. E pep lec'h emaoun a gostez. A zo gwaz, e plij d'in beza. E gwir, ar skrivagner am lakafe e-barz eur romant a gollfe e boan hag e amzer. Evel ma lavar

egile, emaoun ha n'emaoun ket. Ha ne din na d'an Ifern na d'ar Baradoz, hogen er Purgator da viken.

Kêr, pa gouez warnout adarre pep levenez gant an noz, sell ouz ar gwir Voudedeo. Kêr, eus va holl gêriou gwirion unan hepken, ha mil eus miliadou kêriou va huñvre. Serri a rez ar Reter. Du-hont e tigor ar C'hornog. Emaoun etre ar Reter hag ar C'hornog, ar Beajour... Nann, n'oun tamm ebet ali gant an dud a lavar ez eo sonerez Brahms brein-put.

O sellout ouz e eurier, e kavas e tlee beza bet Marie-Thérèse adal dek munutenn o c'hortoz.

*(da genderc'hel.)*

Roparz HEMON.

# Eur Barr-avel

Yann ar C'herneis a dorras skouarn an alar bras en eur drei douar-lann. Ar goñtell a dalmas war eur wriziénn hag ar souc'h a risklas dindani. An alar a reas eur giladenn. Yann eus an haelou a hope : ho ! paotr ar c'hezeg a hope: hei! Gant c'houec'h jao o reuda ouz ar sparl, ar skouarn a lammas a dammou eus an ero hanter-c'hraet.

— Hag adarre ! a lavaras Yann ar C'herneis.

Ar wazed a zistagas o c'hezeg.

Harpa 'reas al labour e gwaremm ar menez, ha n'edo ket c'hoaz savet uhel an heol.

An noz a oa tost. Yann ar C'herneis a zistroe eus ar foenneg gant eur c'harrad melchon glas. Ar c'harr a dremene war an hent digompez, a zraskas en eur storloket. An ahel a dorras. Ar c'harr en eur goueza, skoasell. An ahel a dorras. Ar c'harr en eur goueza, a reas skilhou gant ar rod.

Yann a zisternas ar gazeg eus al loc'hennou hep distaga komz.

Rummadou tud a zo war ar maez. Perc'henned pinvidik dreist-goñvor ha morse diezomm. Ezec'h hag a vev gant o feadra hep chal na tregas. Kouerien paourraz, re zienek evit maga fiziañs, re voazet ouz ar baou-

rentez evit en em glemm, ha kalonek bepred en o labouriou tenn.

Yann ar C'herneis a oa bet darbet d'ezañ, eur wech pe ziou, pignat eus an trede rumm d'an eil. Ar c'hleñved war al loened pe war an dud; ar glao, ar sec'hor pe ar skourn o doa miret outañ chench stad. Hag hizio, evit ma vezo rodet e garr ha troet ar waremm penn-da-benn, ez eo deut da foar Gastellin da werza e ebeul.

Evit an trede gwech ar marc'hadour a c'hoarias an dro d'al loen.

— N'eus ket distaol ?

— N'eus ket.

— Distaol kant lur.

— Daouzek kant em eus lavaret.

Ar marc'hadour a hejas e benn, hag a reas an asvan da bellaat.

— Unnek kant, emezañ en eur zistrei.

— Kant ouspenn.

— Disteurel a ri.... Unnek kant hanter ?

— Boued a zo d'ezañ er gêr.

Ar marc'hadour a dremenas e zourn war gein al loen, a-c'hin d'ar bleo.

— Gra d'ezañ redek eun tregont kammed, emezañ.

An ebeul a rede skouer.

— Derc'hel a rez da briz ?

— Ya.

— Kerik mat eo. Prez a zo warnoun. Dao.

Palv o dourn dehou a stlakas an eil ouz egile, diou wech.

Graet e oa marc'had.



— Stag al loen, aze, ouz tal an ti, ha deomp da eva eur banne ha da renka ar gont.

Yann a selle ouz ar bilhedou o tarza dirak e zaoulagad, displeget unan hag unan. Pa gontas: daouzek, e santas e galon skañvaet.

Evit mil lur en dije roet e loen.

Yann ar C'herneis a ziskenne eus marc'had ar c'hezeg. E galon a lamme taeroc'h eget kustum, ha, da heul lammou e galon, priz ar marc'had tonket.

Lakaat a reas e zourn en e c'hodell evit meuda ar bilhedou ha klevout kan ar paper kras:

... Ar skouarn... Ar rod... An ahel... ......

— Echu ar foar, Yann?

— Echu, Herve. Ha ganit ?

— Ne rin ket foar hizio. Edon e soñj prena eur vuoc'h... Keraouez a zo war ar saoud. Eus eur vuoc'hig e c'houlenner eiz kant lur. Ken d'in beza deut d'ar foar diweza!... Evit ar priz-se em bije bet an dibab...

— N'em eus ket d'en em glemm. Koulskoude, gant eur miz all er c'hraou...

— ...

... Ar c'harr a vezo rodet hag ahelet, hag an alar en devo eur skouarn nevez.

An abardaez oa klouar. Frond an nevez-amzer dastumet gant an avel en eur dremen dre ar parkou, a nije a-dreuz kêr, a gaouadou skañv. Ne bare mui an heol er straedou. Harpet edo e sklerijenn gant turumell serz ar C'hastell. Bannou en em sile e gwez al lein; an deliou, heoliet, a denne da laboused aour.

Tuf an tornaoù goz a voukae. Tren peder eur a c'houitellas war bont Kerlobred. Gweturiou ar marc'had a rede etre ar plataned dizeil war-du Sant-Kouli ha war-du Meilhvern. Skeud an abardaez a c'houneze koad menez Bann-Nin, hag an heol o tiskenn, a enaoue war an diribin enep, aour al lann ha tan ar brug.

Pe soñj a zeuas da Yann ar C'herneis ? peseurt menoz diboell a reas d'ezañ arzaoi war bont Kastel-lin ? peseurt planedenn yud a grogas en e zourn hag a reas d'ezañ kemer e vilhedou bank, hag o dispaka war an aspled?... A-boan ma edont dispaket, eur barr-avel a c'houezas hag o skubas er stêr.

Izeloc'hik e trouz ar skluz...

Dizaon ouz treid ar c'hezeg, ouz kerniel ar saoud, ouz rodou ar c'hirri, Yann a dreuz ar pont en eur redadenn, hag a vount kement den a ziwar e hent. Eur gwaz a grog en e chupenn hag a glask e harpa. Yann e wint ouz eur maen benerez.

Emañ dreist!...

N'emañ ket. Yann a c'hourvez ouz moger ar stêr, evel taget gant eur pistig. E arc'hant a zo aet dreist ar skluz, hag e spered da heul.

E-harz ar skluz an dour a verv hag a eonenn ouz ar c'herreg; pelloc'h e tiskenn lizidour gant paper distrempet, roget, divalvoud, war-du ar mor tost.

Yann ar C'herneis a chome da alvaoni ouz an dour. O welout an dud oc'h en em voda a-dreñv e gein, e teuas mez d'ezañ. Bralla 'reas war e dreid; e gorf a gostezas war-du ar gêr.

Heulia 'reas hent ar stêr vras gant kas ouz an hentou darempredet. An dour a oa glas ha doun. Aezenn ebet n'he c'hrize d'ar mare. Skeud an elo hag ar pupli gant o bodou uhelvarr a oa difinv. Koumoulennou gwenn a dremene e doun an dour. A-boan ma fiche



war ar gorre eur bod elestr ha klogorennou spoum.

En tu dehou, war an hent bras, eun diaoul a stleje eur wezenn en istribilh ouz an ahel. Ar rodou a storloke hag a zraske war ar vein.

Ahel ha rodou an diaoul ne dorrint ket.

Gweturiou ar foar a ya d'ar gêr d'an drot. Eur wetur a dremen skañv ha dillo. Eun ebeul a zo staget ouz al lost. Ne glever war an hent bras nemet hern marc'h al loc'hennou. Saprennou menez Bann-Nin a zo didrouz ha du.

En tu kleiz, 'harz e dreid, ar stêr a zo skedus ha moredet. An dour a zo touellus hag a sach. Ar c'hoabrennou a dremen goustadikoc'h er strad ec'honaet.

Dre ma kerz gant e hent, boud eur skluz all a dosta...

An dour a gan e bouilh an eonenn.

Hegas eo kan ar skluz.

Dre hentou koz ha meinek, Yann a dec'h e-giz eul laer.

Tenna 'ra e dog en eur vont e-biou d'ar groaz.

Tavet eo kan ar skluz.

Eur barr-avel a dremen er gwez kistin...

Pa zegouezas Yann ar C'herneis er gêr, edo ar wreg er stivell. Yann a ziwiskas e zilhad foar evit boueta al loened. Da c'hortoz eur rod nevez, e oa ret choukata bec'hiou geot eus al liorz a-dreñv.

Yann a gemeras eur gorden hag e falc'h.

Ar gwez avalou a oa en o bleuñ. Ar frond tano skignet el liorz a oa heskinus en abardaez-noz.

Ar falc'h a skrijas er geot.

— Graet hoc'h eus foar, Yann ? eme eur vouez a-bell.

Yann a reas eul lamm.

— Ya, emezañ.

Ha Mari, o tiskuiza e toull ar gloued, a sammas adarre he boutegad dilhad kannet.

C'houiled a safrone er serr-noz. Eun askell-groc'hen a dremenas didrouz war an oabl. Ar girzier a oa moredet. Ar bokedou-laez e tislive o deliou melen er gwrimennou sin. Eur vogedenn a save eus ar siminal iliavek.

Frond ar geot, frond ar bleuniou, frond ar seo, frond an douar frouezus a vouskane el liorz...

Yann ar C'herneis a dennas eun alanad hir, a leunias e skevent gant c'houezou an nevez-amzer, hag en em stagas ouz ar groug.

J. RIOU.

# Envorennou Beaj

*(Kendalc'h)*

Er sizunvez-se eo ez is, gant an itron Herbert hag ar Fusteg, en eur vro veneziek, gouez ha kaer meurbet, an hini, a gredan, a zo anvet *Bannau Brycheiniog* gant Kembreiz ha *Beacons* pe *Black Mountains* gant ar Saozon. Torgennou uhel ez eo ar Bannou-se (1), warno brugeier ha touarc'heier hag etrezo *glenou* pe kaniennou ha koundouniou doun. Diwar o lein en deus an den eur gwel kaer wa
Kembre ha diouz tu ar reter war uhelennou ha kompezennou Bro-Saoz.

Eno e tiskennjomp en eur gêriadennig. Er skol, ar vestrez-skol a lavaras d'eomp ez oa ar gêriadenn war bevennou ar saozneg hag e talc'he hemañ da c'hounit douar (2), hogen hi a harze kalonek hag a zeske ar yez koz d'ar vugale. Ar garantez-vro-se a gaver stank-stank e Kembre. Pa gaozeemp, Johnson

---

(1) Ar ger-se a zo anezañ c'hoaz e brezoneg en anoiou-lec'hiou : da skouer, *Bann-Nin*, ano eur roz e Kastellin.

(2) Ar pep brasa eus an dud, anezo poblañs kontelezioù Bro-Saoz nes pe stok ouz bevenn Bro-Gembre, a zo Kembreiz saoznekaet : Monmouth (*Mynwy* e kembraeg), Hereford (*Henfford*), Shrop (*Pengwern*), Chester (*Caer*), Gloucester (*Caerloyw*), Worcester (*Caerwrangon*), John Munro *The Story of the British Race*, London. 1899, pennad V (*English and*

ha me, ouz an dud diwar ar maez, e c'hoarveze alies e klemme ar re-mañ war an deskadurez o doa bet, re saoznekaet, gouez d'ezo, hag he doa miret outo a zeski, evel m'o dije karet ober, o yez vroadel. Ar pez na weler nemeur e Breiz, kalz a glask goude ar skol stanka an toull-se eus o deskadurez hag e teskont drezo o-unan lenn ha skriva ar c'hembraeg. Kenstrivadegou an Eistezvod a bouez kalz war an tu-se : n'eus Kembread ebet, zoken e-touez ar re zizesk, ha n'en defe ket c'hoant da gaout eur priz bennak en Eistezvod. Amañ, e Breiz, enoriou ar politikerez gall, setu pal an dud pa vennont beza kuzulierien pe vaeriou pe gannaded. E Kembre n'o deus ken mennad nemet da veza barzed.

## XII. — E. Llanover (kendalc'h)

MADOG MON. — PEDR JAMES. — TELENNOUR HAG OBEROUR-TELENNOU. — OFIS AR SUL E LLANOVER. — AR SKOLSUL E CHAPEL METHODISTIZ. MINISTR ILIZ BRO-SAOZ. — AN ITRON SAOZ HAG AR VOERIEN.

Eur skouer gaer eus eur micherour kembreat izel, uhelaet dre al labour-spered, ar studi hag ar varzo-

---

*Welsh Types*), pp. 77-110, dreist-holl pp. 91, 93-4. E kontelez Gloucester, en XII[vet] hantved, e teue c'hoaz gant broiz o komz saozneg doareou-lavar kembraek-rik evel, da skouer, *Gulaust* (*Gwyl Awst*) « kala Eost, J. Loth, war *Revue celtique*, 1892, p. 486. Diwar-benn ar brezoneg e konteleziou all a Vro-Saoz, kemer kelenn diouz J. Loth, *Rev. celt.* 1909, p. 282 (Weyssex, Somerset, Cumberland) ; 1911, pp, pp. 418-9 (Herefordshire, Gloucestershire, hag all) ; 1913 (Devon, sellout er geriadur ouz ar ger *glas* « gwazredenn »).



niez, em boa dindan va daoulagad e Llanover. P'en em gaven er c'hastell evit ar wech kenta, e voe kemennet d'in, eun deiz, edo Madog Môn (eus e wir ano Owen Leiws) o tont, c'hoant d'ezañ ober anaoudegez gant ar Varzed a Vreiz, hag heñ Barz a Gembre. An hini a zegasas d'in ar c'hemenn a roas ouspenn da anaout ez oa-heñ kalvez dre vicher hag o ren eur skouadrennad kilvizien all, en o c'hefridi derc'hel a-ratre pep tra er c'hastell.

P'en em gavas an den n'oa netra, d'ar c'henta gwel, ouz e zisheñvelout diouz ar vicherourien all, gant e zilhad teuskik a-walc'h, e galabousenn vezer, e neuz-korf heñvel ouz hini pep kalvez, kroumm-e-choug dre hir-blega war an eskemmer-kalvez.

Nemet, pa selled outañ a-dost, n'helled ket mirout a chom batet, kement e lugerne buhez e spered en e holl zremm, war e dal ledan hag en e sellou doun. Ha, pa gomzed outañ, ne rae ar genta barn-se nemet mont war gadarnaat. Eur gwir varz entanet-holl e ene gant tan an awen hag ouspenn eur c'hristendreist maget gant prederia bemdez war ar Skritur-Sakr, hennez e oa e daou c'her Madog Môn.

War e bedenn, ez is goude d'e welout en e labouradeg en unan eus adtiez ar c'hastell.

Ar wech kenta e oa d'in gwelout eur gilvizerez e Breiz-Veur. Disheñvel enni pep tra diouz hor c'hilvizereziou Breiz : eskemmeriou bras ha pounner n'heller ket o flach da vont da labourat er-maez, binviou disheñvel ivez, dreist-holl an heskennou, a zo diouz skouer hon heskennou-dourn, ar re vrasa zoken, da lavarout eo ne deus anezo nemet eun dournell brenn hag eul laonenn dir, kuit a frammadur nag a stennerez-kerdin. Bez, ez oa ivez er gilvizerez eun nebeut ijinou-kilvizia : eun turgn hag eun doullerez-mor-

teziou, houmañ dreist-holl o tiskouez beza stummet-mat.

Er penn pella, ouz ar voger, eur bern gobariou ne ouien ket petra ez oant. O labourat er c'horn-se ez oa eun denig sart, d'ezañ neuz virvidik eur C'hernevad, e-keit ma tegase da goun Madog en e gichen neuz prederiek eul Leonad. Hennez, Pedr James e ano, a oa ampart war ar c'han hag ar sonerez. Heñ end-eeun eo a rene ar c'horad pe laz-kana paotred ha merc'hed a gane bep noz e sal-vras ar c'hastell. Eur c'haner pennillion brudet a oa anezañ ivez. Pennillion a reer e Kembre eus eun doare kan c'hoarzus a ganer ouz en em eila war an delenn. Gant-se, ouspenn kaner, telenner ez oa Pedr, ha telenner diou wech : dre ma c'hoarie an delenn ha dre ma oa akuit war ober telennou. Gobariou-telenn ez oa ar gobariou am boa gwelet ouz ar vur ha ganto e rae Pedr da stumma e delennou.

Peurc'hraet ganto o derveziad-labour, e welen Madog, Pedr hag ar vicherourien all o vont holl d'en em voda en eur c'harrdi ec'hon a oa e-kichen : « Bremañ, emezo, emañ tro ar studiadenn ! Goude labour-korf, labour-spered ». Hag i da staga, evel ma leverent, gant ar studi. Eur ganenn nevez-savet gant Madog ez oa an danvez ma tleed deski ha kana : rak lakaet ez oa bet war gan gant Pedr, ar soner akuit, hag ar re all, evel an holl e Kembre, a oa kanerien. Desket e voe eta kanenn Madog d'he c'hana da gaeraat an ofis er chapel a-benn ar sul kenta. Pedet e voen ganto da vont d'he selaou.

Ar sul diouz ar beure, ez is da gaout Madog Môn en e di a *Pen y Parc* « Penn ar Park ». Mont a rejomp hon-daou a-dreuz parkeier. Madog, hag a anaveze mat louzawouriez e vro, a anve d'in e kembraeg ar bleuniou a zigore ouz an heol-beure. Leun e oa



ar chapelig, pep tiegeziad-tud o kemer e lec'h war ar bank merket d'ezañ. Staget e voe dre kanaouennou santel, hag, evel ma oa bet rôet d'in eul levr, e c'hellen heulia ervat. Kaer kenañ eo ar c'hanaouennou-se a zo bet savet darn anezo gant Anna Griffiths (1). Ha par da gaerded ar c'hanennou mouezioù ar ganerien. Ar re-mañ a gan bepred a veur a vouez. E-touez ar mouezioù merc'hed e oa unan dreist-holl, ar gaera hini am eus klevet biskoaz, sklintin ha glan evel strink. Goude se, e voe tro ar prezeger. Anezañ den all ebet eget Madog Môn. Evel em eus her gwelet abaoe, e oa Madog desket-souezus, hag heñ micherour, war traou an doueoniez hag ar brederouriez. Eun dudi eo selaou e chapeliou Kembre ar prezegennou, rak fraez kenañ hag en eur yez reiz bepred, *yn ramadegol*, gouez d'ezo, e komz ar brezegerien (2). An holl veurevez a yeas ganeomp evel-se o kana hag o selaou prezegennou. Kembreiz n'en em skuizont ket o selaou o frezegerien helavar hag o c'hanerien ampart, ken ma c'hellont en eur dervez klevout betek c'houec'h prezegenn lerc'h-war-lerc'h, evel ma lavar Schuchardt (3).

Goude kreisteiz e voe tro ar skol- sul. Er chapel e vez dalc'het evel an ofis-beure. Nemet n'em em voder ket ar wech-mañ dre diegeziadou. Ar bodadou etre ar skolidi a vez graet diouz ampartiz ha gouiziegez an izili. Evidoun-me, e tegouezas d'in en em

(1) Diwar-benn Anna Griffiths, sellout ouz Dottin, *les Littératures celtiques*, Paris, 1924, p. 37.

(2) An Iliz kalviniat methodistat a Gembre a zo d'ezi 1572 a chapeliou e Kembre hag e Bro-Saoz. E 262 anezo hepken e vez renet an ofisou e saozneg (*Celtia, a Pan-celtic Monthly Magazine*, 1902, p. 15, bann 2).

(3) *Lettres celtiques*, war *Annales de Bretagne*, 1886, p. 304. « Gouest eo ar C'heumro, eme Schuchardt, da dremen eun

gavout en eur skolig a oa renet gant al liorzer, ar paotr e c'har goad em boa roet dourn d'ezañ da zont war e sav en deiz ma oa bet diskaret gant e azen, p'edo o falc'hat al letonenn dirak ar c'hastell. Endro d'in e oa eun nebeut micherourien, liorzerien, kilvizien, hag all, ha pep hini etre e zaouarn levr ar Skritur-Sakr. Hor mestr a c'houlenne diganeomp lenn peb a bennad ha goude e ranke al lenner diskleria e berr gomzou ar pez en deveze lennet. Pa zeuas va zro, e kouezis war oberou an ebestel hag em boe da ziskleria eun dra bennak diwar-benn ar Spered-Santel hag ar perz a gemer ar Spered-Santel er burzudou graet gant an Ebestel. A drugarez Doue, e teuas va mestr mat d'am skoazell, rak berr e oa va doueoniez a-zivout galloud an Trede Person eus an Dreinded Santel.

Meur a endervez-sul am eus tremenet e chapelig methodistiz Llanover. Gwelout am eus graet eno eur wech ouspenn penaos, e serr diskleria ar Skritur, e rae Kembreiz a bep seurt studiou diwar-benn istor ha douaroniez an Henamzer. Er skol-mañ em eus tañvaet ar wir vreudeuriez, an hini a sav er speredou hag er c'halonou diwar ar bedenn hag ar gredenn studiet a-gevret.

Graet em eus ivez, dre hanterouriez Johnson, anaoudegez gant ministr Iliz Bro-Saoz e Llanover, Evan Davies, anezañ eun den gouiziek-tre war ar gresia-

dervez war e hed o selaou komz Doue. Ret eo lavarout ivez ez eo displeget peurliesa kalz gwelloc'h en o zouez eget en hon bro, en eun doare asur, beo ha gredus, hag aes kenañ evelato. Dre m'eo o frezegerien kalz en tu-hont da re Iliz Bro-Saoz o deus methodistiz gallet ober kement a verz. Rak ar C'helt peurvuia a gar an helavarded hag a bleustr warni eus e holl nerz ». ,



neg war a lavaras d'in Johnson. Ken akuit-all e oa war ar varzoniez kembraek, hag em eus koun e tisplegas d'in eun dervez, diwar eñvor, pennadou hir eus n'ouzon ket pe varz brudet ma oa kouezet an diviz warnañ. Bet e oan en deiz-se d'e weladenni en e di. Eun ti koant a-walc'h, nemet e oa an holl gambrou anezañ leun a levriou a-stlabez war ar c'hadoriou, an taoliou ha betek war al leur. Beva a rae eno e-unan-penn o veza n'oa ket dimezet. Nebeut a iliz ourien en doa da brederia outo, o veza m'emañ an holl er vro stag ouz ranniliz methodistiz. N'oa a-du gant Iliz Bro-Saoz e Llanover nemet eun nebeut eus mevelien kosa ar c'hastell : Daniel, an itron Richards, eur porzier koz. Hemañ a oa gantañ eur Vibl diouyezek : kembraeg ha saozneg keñver-ha-keñver. An itron Herbert eo a roas ar skouer da zistrei d'ar feiz katolik. Heuliet e voe gant he mab hena, ar c'horonal Ivor Herbert. Gwelet em eus ivez, en he c'hastell, eun nizez d'ezi a oa bet savet gant leanezed, ha, dreist-holl, he c'heniterv, an dimezell Abadam, a reas kalz, diwezatoc'h, evit harpa tadou Sant-Benead harluet a Vreiz ha leanezed ar Spered-Santel (1).

E-touez ostizidi an itron Herbert, en em gave eun itron saoz, pried d'eun den a garg a renk uhel en Ejipt. An itron-se a oa speredet-kaer ha desket-bras (2). Ouspenn ar galleg, a gomze reiz tre, ec'h anaveze ivez lennegez Bro-C'hall, hag e voen souezet eun

(1) Keñveria *Kroaz ar Vretoned*, 3 a viz Mae 1903, p. 1, bann 3.

(2) Eur vailhez e oa da c'hoari an echedou. Ober a rae c'hoariadennou hir ha rouestlet kenañ gant va mignon Johnson na veze ket, daoust d'e holl ouiziegez, trec'h d'ezi peurliesa.

deiz ouz he c'hlevout o tisplega d'in dre 'n eñvor eur vojenn eus La Fontaine a oa deut d'ezi d'he c'houn o welout n'ouzon ket pe doare loened, p'edomp o vale war ar maez. D'ar c'houlz-se, ne gleved brud nemet eus an tabut a oa savet etre Boerien ha Saozon, en Afrika ar C'hreisteiz, hag edo ar brezel war-nes beza diskleriet. An itron, kalon dener d'ezi, a drueze da wall blanedenn sujidi Kruger nemet e teue ganti kerkent : « Perak eta en em gavont war hent impalaeriez Bro-Saoz ? » Trec'h d'he c'halon e oa he c'harantez evit an impalaeriez, a vouge ouspenn en hec'h askre ar gwel eus ar Gwir. Rak, enep ar Gwir e oa ar brezel-se, bet klasket gant ar Saozon da astenn o c'hraban war ar rannad-vro-se ha war ar pinvidigeziou a gaved enni : mengleuziou diamant hag aour (1).

## XIII. — E Coldbrook

### AN DERVENNEG. — AR CHAPEL. — SAOTREREZ HA DIAOULEREZ ! — AR C'HASTELL. — AN DROUKLAZ. — EUN TI DAONET. — EUR GWEL EUZUS

Eun deiz e voemp pedet gant an itron Herbert da vont da welout he c'hastell a Goldbrook. Sevel a ra en eur c'horn divrezonekaet eus ar vro hag eur pennad mat a hent a zo etrezañ ha Llanover. E karr eo ez ejomp.

Pa zegouezjomp dirak ar porrastell, ar porzier, eus e di diouz an tu dehou d'an nor, a zeuas da zigeri, ha ni e-barz. Dirazomp eul letonenn ec'hon, ar c'hastell kaer, hag, a-dreñv d'ezañ, bleinou gwez



bras eur c'hoad oc'h en em astenn a-hed eur wazdour a ro hec'h ano d'al lec'h (1).

Da genta, kent mont da welout ar c'hastell, ez eomp d'ober eun dro er c'hoad. Eun dervenneg eo, enni gwez eus ar brava. Dibaot, e Breiz hag e Bro-C'hall, gwelout dervenned ker bras-se (2).

Eun dudi kerzout dindan o skeud a-hed ar ravent a ya eus ar c'hastell d'ar penn all d'ar c'hoad. O teriri war ar sioulder, n'eus nemet hiboudig ar wazdour o redek a-gleiz d'eomp. Unan eus an dervenned a dennas hor sellou. Bras hag uhel eo dreist ar re all. ha teo souezus ar c'hef anezi. Ken teo ma 'z eo frailhet-holl dre an hanter, ha ker koz ma tizec'h warni barrou ha skourrou a-bez hag a ranker o zinta gant speurellou houarn.

Pelloc'h, damguzet er c'hlasvez, dismantrou eur chapel. Di e teue da bedi perc'henned ar c'hastell kent amzer an Disivoud-meur. Hag evit gwir dereata lec'h e oa hemañ d'ar bedenn, d'ezañ kened eun iliz kristen ha meurded-dreist eun nevedenn eus amzer hon tadou-koz, ar Gelted (3).

---

(1) *Brook*, e saozneg, a dalv kement ha « gwaz-dour ». *Coldbrook* « gaz-dour yen ».

(2) Dre-holl ez eo stag ar gwez bras ouz an domaniou bras. Eur vro a zomaniou bras eo chomet Breiz-Veur betek hizio ha setu perak ez eo ker stank ar gwez kaer enni. Breiz ha Bro-C'hall, en eneb, a zo bet gwall hejet gant reverziou an Dispac'h. Lazet, harluet pe rivinet eo bet an noblañsou anezo, ha darnaouet o douarou etre miliadou a berc'henned vihan. Gant ar re-mañ ez eo bet diskaret ar gwez koz hag uhel, ha diskoultret didruez ar re all.

(3) *Nevedenn*, *neved* a vez graet eus eun dachenn-douar, dindan gwez peurliesa, gouestlet gant ar Gelted koz d'an douced. *Nemeton* e oa furm hengeltiek ar ger-se a gaver c'hoaz e Breiz, hag e *kanevedenn* « gwareg *Neved*, ano eur c'hoad ar glao ». Hemañ a zalc'h lec'h eur ger diougevrennet hen-

Hogen, an Disivoud a zeuas ha setu dilezet ar chapel, gwall zismegañset ha saotret a zo gwasoc'h ! Ya! pa c'hoarvezas ganti an dismegañs a reas gwechall ar Romaned ouz Kroaz Hor Salver, pa savjont war al lec'h m'oa bet douaret eun ti da Wener, o doueez hudur ! Hevelep tra a reas an Hugunoded e Coldbrook. Dre zourn micherourien ampart eus Italia, e voe gwisket ouz he mogeriou tammou maen diven ha krogailh e doare d'ober anezi eur fals roc'hell, eur roc'hellach, evel ma teuas ar c'hiz e Gall, e kastelli an noblañs, en amzer ar Bompadour. Eus an norvihan war du ar chapel, e-keñver da ravent ar c'hoad, e voe graet eun toull da vont en diabarz, a oa stummet e doare eur c'heo : keo Gwener, rak eno en em roed d'ar plijadureziou dirak ar maen-aoter a oa bepred en e sav. Dre an nor-dal, hanter stanket, e voe roet digor d'ar wazig da redek en diabarz, ha, goude poulladenni en eul lenn, ez ae er-maez dre eun toull all dre zindan an aoter. Da zistana gor an orged eo o doa degaset he douriou eno, moarvat !

*(da genderc'hel)*

F. VALLEE

---

geltiek *kambonemeton*. J. Loth, *Ianum et Simulacrum dans la vie la plus ancienne de saint Samson: minihi breton et nemed irlandais*, war *Rev. archéol.* 1924, II, pp. 49-63. Keñveria C. Autran, *la Grèce et l'Orient ancien (à propos d' « Esphèse et Claros » par Ch. Picards*, war *Babyloniacca*, VIII, 1924, pp. 179-83.




# Skoliou-Uhel ar Bobl e Danmark

KENTSKRID

Peogwir e fell d'imp adsevel Breiz dre adsevel ar bobl vreizat, dre zaskori d'ezi he yez hag he c'helennadurez vroadel, da d'imp teurel eur sell ouz ar pez a zo bet graet adal eur c'hantved e Danmark en dachenn-se. Danmark a zo hizio ar vro n'eus nemeti marteze er bed-holl, ma 'z eo stad speredel an dud diwar ar maez uheloc'h eget stad speredel kêriz : brasoc'h o deskadurez, ledanoc'h o sell, ha bravoc'h e pep keñver o buhez.

Pell 'zo em eus soñjet, ha lavaret, ne oa nemet eun tu gwirion da lakaat hor sevenadur en e sav-plomm adarre : uhelaat ha sklerijenna spered kouerien yaouank, ha bugale gouerien Vreiz-Izel, en o yez hag hervez eur stumm breizat.

Ar pennadou da heul a zo tennet an danvez anezo dreist-holl diouz al levr, « *The Folk High Schools of Denmark and the Development of a Farming Community* », embannet e saozneg gant tri c'helenner Skol-Uhel. (1)

(1) « Skoliou-Uhel ar Bobl a Zanmark ha Diorroadur eur Gevredigez verourel ». — Gant H. Begtrup, H. Lund ha P. Manniche. (Oxford University Press. Humphrey Milford, London. — Nyt Nordisk Forlag. Arnold Busck, Kjoebenhavn. — 1926).

Heuliet em eus tostik-tost al levr-se, o lakaat traou a-wechou em skrid zoken, na hañvalent ket d'in beza ken anat ha ma lavar an oberourien. D'al lenner da varn drezañ e-unan

R. HEMON

PENNAD I

## Kouerien Danmark o sevel

E Danmark, daou c'hant vloaz a zo, e veze ar gouerien, evel ma vezont alies c'hoaz e meur a vro, tud dizesk ha paour, dismegañset gant ar binvidien hag an uhelidi vras, hag a oa war eun dro o mistri ha perc'henned an douar. Da ziwez an 18-vet kantved, avat, e voe adaozet penn-da-benn stad ar maeziou, hag a verour e teuas ar c'houer da berc'henn bihan. Torret an damsklavelez, ne voe mui ar gouerien dindan beli an dudjentil. Ouspenn se, hag eno emañ an dalc'h, lodennet e voe an douar, kement-ha-kement koulz lavaret da bep hini. En doare ma n'eus hizio e Danmark e nep lec'h kouerien baour e-kichen kouerien binvidik. A-hend-all, n'eus ket nemeur da zouja na vije rannet betek re atant eun tad etre e vugale, rak douarou e-leiz, lanneier, brugeier, h. a., a zo bet difraostet ha gounezet a-hed an 19-vet hag an 20-vet kantved. An darn vuia eus tieien Danmark a labour er parkou gant o mibien hag o mevelien. Hag e c'hell ar re-mañ gortoz beza perc'henned d'o zro.

Evel-se, e Danmark war ar maez, n'eus ket nemeur a gemm etre an dud, e-keñver ar gevredigez. Brezel an dereou, ken fero e lec'hiou all, a zo bet eno peuz dianav. Kement-se a gompezas kalz an hent da emzao ar gouerien.



Hogen, ar pez a zisheñvelaas ar muia kouerien ar vro-se diouz re ar broiou all, a voe krouidigez ha kreskidigez skoliou, anvet Skoliou-Uhel ar Bobl, a reas eur berz ken dispar ma ne c'heller meiza netra en istor Danmark en amzer-mañ hep gouzout petra int ha petra o deus graet. N'eo ket hepken gwelout kouerien o ren eur vro, hag o tibab ministred e-touez ar gouerien a zo souezus. Hogen souezusa-holl eo gwelout pegen abred e teuas kouerien Danmark da gompren kudennou arboellerezel o amzer, d'en em unani, da sevel breuriezou-labour, breuriezou-kenwerz, h. a., — e-keit ha ma chome ar gouerien all, kouerien Vreiz da skouer, pell war-lerc'h.

Kement-se dre harp ar skoliou a lakaas e kalon ar gouerien yaouank « ar sec'hed da veza desket hag ar c'hoant da labourat. »

PENNAD II

## Istor Skoliou-Uhel ar Bobl

*N. F. S. Grundtvig*
*(1783-1872). Tad Skoliou-Uhel ar Bobl*

Ne voe ket savet skoliou-uhel ar bobl e Danmark diwar mennadou gouiziek a-zivout ar gelennadurez. N'int ket bet krouet hervez eun tres resis graet en a-raok ha gant evez. Diwanet int evel eur wezenn war douar Danmark. Ne voent graet nemet da servijout ar bobl, ha da glota gant hec'h ezommou. N'eo ket eur mestr-kelenner a darzas en e empenn ar c'hoant d'o sevel; hogen eun doare diouganer, a anaveze buhez ha spered an dud vunut a-dreuz d'an amzeriou, hag a wele splann peseurt sklerijenn a rae diouer d'ezo.

Nikolaj Frederik Severin Grundtvig oa e ano. Ganet e voe an 8-vet a wengolo 1783, en Udby, e Seeland ar c'hreisteiz. Eur pastor oa e dad. E vamm, anezi eur vaouez vat ha skiantek, a sankas doun ar feiz kristen en e ene.

Kaset e voe da genta da di eur pastor e Jutland, goude-se da skol Aarhus, hag e 1800 da skol-veur Kjoebenhavn. E 1801 ec'h arvestas bombezadeg ar gêr-se gant ar Saozon. Ar bloaz war-lerc'h e klevas prezegennou e genderv Steffans er skol-veur, a zegase ar menoziou nevez a oa o virvi en Alamagn d'an ampoent. Kement-se a lakaas eur merk war spered ar c'hrennard. Ne voe nemet diwezatoc'h, avat, ma kavas e hent. Kaset en eur c'hastell, da gelenner, e kouezas e karantez itron yaouank ar c'hastell. E-kreiz ar stourm a savas neuze en e galon, en em zizoloas d'ezañ ster ar vuhez : ne oa nemet brezel ar Mad hag an Droug, hag etre an daou-se, en doa pep ene den da zibab. E danevellou koz Skandinavia e kavas peadra da vaga ar gredenn-se. Ac'hano embannidigez e levr « Henvojennou » hag e bez-c'hoari istor, « Divizadennou », e lakaas da veza brudet evel barz. Buan, avat, en em droas startoc'h eget biskoaz ouz ar feiz kristen, n'oa nemeti, d'e veno, a c'helle nevezi buhez ar bobl.

Bleunius ha pinvidik oa bet Danmark e diwez an 18-vet kantved, betek argadenn Bro-Saoz ouz Kjoebenhavn. Rivinet e voe ar vro gant ar seiz vloavez brezel a zeuas da heul. An Daned, digalonekaet, ne ouient ket petra ober, nemet chom lezirek ha dinerz, pe en em douella gant plijadureziou ha skañbennegez.

En eul levr embannet e 1808, « Koroll Meurlarjez e Danmark », e villigas Grundtvig ar re « a oa o tañsal war bevenn poull-bez ar vro. » Netra, emezañ, ne



c'hellfe he savetei nemet hollvadelez an Aotrou. Aner e vefe klask kompren labour Gruntvig hep meiza dounder e feiz.

E holl labour evit sklerijenna ar bobl a zo diazezet war ar gredenn e dreistelez natur mab-den er penn kenta. Ne zeuas ket davet an dud e-giz unan a deurvezfe d'ezañ rei d'ezo bruzunou diwar taol ar ouiziegez, an arz hag ar sevenadur; fellout a rae d'ezañ ranna pep tra gant an dud vunut, beva ganto, tenna boued e spered diouz an hevelep mammenn gant ar re izela.

En eur ober se e kerze Grundtvig a-enep da holl dud vrudet Danmark. Tra ma laboure pep barz, pep den gouiziek, pep ijinour-kaer evit eun nebeut tud desket, e laboure-heñ evit an holl gwitibunan. Nac'h a reas ober gant e zonezonou barz da sevel oberennou lennegez na vije bet tañvaet nemet gant tud vlizidik; mennout a rae skriva evit e holl genvroiz, uhel hag izel, pinvidik ha paour. Ar varzoniez evitañ ne oa mui eun arz, hogen eur galloud da lakaat buhez en ene an den. Ne glaskas mui beza eur barz bras eus al lennegez. Hogen dont a reas da veza eur barz hep e bar eus buhez pemdeziek ar werin.

E-PAD HANTER-KANT VLOAZ E STOURMAS, A-RAOK MA TEUAS E HUNVREOU DA WIR. E-UNAN-PENN E VOE DA GENTA, DISMEGANSET GANT AN DUD DESKET, TRA MA VEZE AR GOUERIADED, MORGOUSKET EN DENVALIJENN, DIVARREK DA GLEVOUT E VOUEZ.

Kalz e c'houzañvas Grundtvig oc'h en em gavout evel-se e-unan. D'en em frealzi e studias istor e vro. « Levr-Darvoudou Danmark » Saxo a droas diwar latin giz Kikero e daneg giz ar bobl, — e yez kreñv ha sasun ar maeziou, a vije deut mat, war a grede, gant ar gouerien. Hogen ne c'hounezas netra ouspenn des-

ki an dra- mañ : N'EO KET LEVRIOU A C'HELL DIHUNI EUR BOBL A ZO MORGOUSKET HE SPERED. NETRA NE C'HELL HE DIHUNI NEMET MOUEZ EUN DEN BEO O KOMZ D'EZI ER YEZ VROADEL.

E-doug hir amzer en em c'houlennas penaos e c'hellje ar bobl beza dihunet. Ha setu ar pez a welas, splannoc'h-splanna tamm-ha-tamm : RET E VIJE SEVEL EUR SKOL DIEUB EVIT AN DUD YAOUANK. Eno e vije displeget d'ezo ISTOR O BRO EN O YEZ, da sanka enno ar c'hoant DA VEZA EUR BOBL EVEL ATAO. Pep broad, a lavare Grundtvig, he deus eur spered d'ezi hec'h-unan. Setu perak ez eo a bouez bras deski d'ezi hec'h istor dreist pep tra all.

Teir gwech ez eas Grundtvig da Vro-Saoz, e 1829, 1830, 1831, d'ober studiennou diwar lennegez koz ar Saozon. E gwirionez, ar pez a welas e-touez ar bobl a voe c'hoaz frouezusoc'h eget e furchadennou yezoniez. Bale a reas dre straedou London, a-hed kaeou ar porz, souezet gant trouz ar morzoliou, c'houitelladeg an ijinou, safar an dud hag ar c'hirri, souezet dreistholl GANT AL LABOUR DIBAOUEZ.

Klask a reas gouzout perak e oa ar Saozon ken oberiant ha dillo, hag an Daned ken gorrek ha lizidant. Setu ar respont a gavas : e buhez ar Saozon e oa frankiz; e buhez an Daned n'oa ket. « Ne labour ar spered nemet er frankiz », emezañ, ha diwar neuze e klaskas astenn frankiz ar spered dre-holl. War e zistro e savas e levr « Henvojennou Skandinavia » (1832), E kentskrid al levr-se e voe displeget evit ar wech kenta mennad ar skoliou-uhel evit tud yaouank.

An Dispac'h e Paris (1830) en doa en em ledet dre Europa, o lakaat ar bobl e pep bro da c'houlenn muioc'h a frankiz. Grundtvig, oc'h ober e vad eus kement-se, a zifennas e vennad. Ma vije roet d'ar gouerien ar gwir da vota, emezañ, e vije ret o sklerijenna war istor o bro hag o yez.



Goulenn a reas eta ma vije troet skol Soroe, gant he douarou ec'hon e-kreiz ar c'hoadeier, d'eur skoluhel evit ar bobl gant ar roue. Digor e vije d'an holl, hep arnodenn ebet, ha pep unan a vije lezet da zibab ar pez a gredje a vije talvoudusa d'ezañ deski. Ne glaske ket Grundtvig ober ganto politikerien, hogen lakaat buhez ar bobl da vleunia. Digor e vije eta ar skol-uhel d'an holl, zoken da aotrounez yaouank skol-veur Kjoebenhavn, — a vije mat d'ezo dont da dremen eur bloavez pe zaou e Soroe gant yaouankiz all ar vro.

Ken uhel oa dezo Grundtvig m'en doa fiziañs e vije ar skol-uhel danek eun deiz pe zeiz trec'h d'ar skolveur latin (e latin e veze kenteliet c'hoaz e Danmark d'ar mare-se); E DANEG, A LAVARE, E TLE BEZA DISPLEGET GOUIZIEGEZ DANMARK, DA SKLERIJENNA GWELLOC'H BUHEZ AR BOBL.

War a grede ivez, displegadennou eeun er yez vroadel a vije kalz talvoudusoc'h da ziorren eun deskadurez uhel eget ar c'henteliou gouiziek a veze graet er skol-veur, hag a zouge c'hoaz merk ar sklaverez da spered ar Romaned. Eur skouer a roas eus an displegadennou-se e Soroe e-pad hañv 1838.

A-nebeudou en em skignas an emzao e pep korn eus ar vro. Kelc'hiou ha kevredigeziou a voe savet, m'en em zastume ar bobl da glevout seurt displegadennou ha da gana kanennou broadel.

Ret eo poueza amañ war ar c'hanennou-se hag ar perz o deus c'hoariet e dihun ar vro. N'anavezed e Danmark betek neuze nemet soniou karantez ha gwerziou brezel. Grundtvig ha re all a savas kanennou diwar-benn buhez ar werin, darvoudou bras an

istor ha splannder an amzer-da-zont, diwar-benn ar frankiz hag an araokaat, diwar-benn uhelegez al labour ha santelez ar Feiz. KEMENT-SE A VOE LAKAET E STUMM KANENNOU, EVIT FROMA KALON AR RE NA OANT KET BARREK DA GOMPREN-A-HEND-ALL. A-barz nemeur, kant-ha-kant eus ar c'hanennou-se a voe anavezet dre-holl.

A-raok diwez ar c'hantved e voe eun ti-emvoda, koulz lavarout e pep parrez, Hizio ez eus war-dro 1.000 anezo, gant peb a 100 ezel hag o terc'hel 10 bodadenn bep bloaz.

An displegadennou a vez graet diwar-benn an istor, ar ouiziegez, an arzoellerez, ar varzoniez, ar Feiz. Eeuna ma c'hell e komz an displegour. Dister a-walc'h eo talvoudegez kalz eus an displegadennou-se, hep mar. Hogen brasoc'h eo bet o levezon war vuhez speredel ar vro eget hini al lennegez skrivet; kement eo bet zoken hag hini ar c'helaouennou.

Karet en dije Grundtvig kaout harp digant ar gouarnamant. Hag ar roue Kristian VIII, a savas war an tron e 1839, a oa douget a-walc'h d'e selaou. Hogen gouarnamant ar Frankizourien a vlenias ar vro diwar 1848 a voe a-enep d'ezañ, o veza m'oa Grundtvig re a-du gant ar spered danek.

SAVET EO BET AR SKOLIOU-UHEL HEP AR GOUARNAMANT, DRE LABOUR HAG EMROUSTED AR BOBL HEC'H-UNAN : seul dishualoc'h int bet a se, ha seul varrekoc'h da zic'hoanta ezommou ar gouerien. Ha n'eus skol-uhel ebet, hizio c'hoaz, a zegemerfe an distera skoazell digant ar gouarnamant, ma klaskfe hemañ he sturia e doare pe zoare.

Grundtvig a vevas hir a-walc'h da welout frouez e labour. Mervel a reas e 1872, d'e 90 vloaz, pastor e Kjoebenhavn; hag e lezas eur bagad diskibien war



e lerc'h, ma c'heller lavarout e ren e spered c'hoaz war holl vuhez an Daned.

## PENNAD III

## Marevez kenta Skoliou-Uhel ar Bobl

1844-1864

*Kristian Kold*

Kenta skol-uhel ar bobl a voe savet gant brogarourien e 1844, e keriadenn Roedding, e Slesvig an hanternoz.

Aes eo kompren penaos e teraouas ar skoliou-uhel er vro-se. An dud eno a oa Daned, hogen renet oant bet gant Alamaned pell amzer. Da vare an emzao broadel e 1840, tud vunut ar c'hêriou hag ar maeziou a zifennas o broadelez en ilizou, er skoliou, el leziou-barn. Ac'hano ar brezel etre ar sevenadur danek hag ar sevenadur alaman, an eil-mañ skoazellet gant ar vourc'hizien. An nebeut tud desket a stourmas a-du gant ar werin a gomprenas e vije ret rei d'ezi EVIT HE SAVETEI EUN DESKADUREZ VROADEL E DANEG.

SAVET E VOE ETA AR SKOL-UHEL GENTA E ROEDDING, GANT ARC'HANT AR GOUERIEN, dindan renadur ar mestr-kelenner Kristian Flor, eus Kiel, ha dioustu e strivas da zerc'hel beo ar yez danek e Slesvig.

Ar brezel etre Danmark ha Prusia e 1848-50 a greñvaas ar spered broadel, hag a uhelaas kalonou ha spered ar bobl. Deut oa ar mare da sevel skoliou-uhel nevez. Neuze e teuas an den a dlee seveni ar gwella mennad Grundtvig.

Kristian Kold oa e ano (1816-1870), Eus ar bobl e teue: kereour oa e dad e kêr Thisted, e Jutland ar

c'hornog. Alies e lavare hemañ d'e vab : « E-lec'h n'eus netra, ne zeu netra. E-lec'h ez eus eun tammig, ez eus lec'h evit madelez Doue. »

Kold a gemeras perz en emzao evit ar Feiz. Hag e teuas da veza rener unan eus ar c'helc'hiou savet hervez mennad Grundtvig. Displegadennou istor a reas da dud yaouank ar c'hornad, hag e kavas E OA AESOC'H KELENN AR VUGALE DRE ZISPLEGA MARVAILHOU D'EZO EGET DRE REI D'EZO KENTELIOU TENNET EUS EUL LEVR-SKOL. An hent-se a voe heuliet e kalz skoliou-uhel diwezatoc'h, evit mad ar skolidi.

Difennet e voe outañ, avat, kelenn ar Feiz en doare-se. Digalonekaet, e tivroas hag ez eas da chom e Smurna, en Azia-Vihana, e-giz mevel gant eur c'hefridiour danat. Goude-se e voe goloer-levriou en hevelep kêr. Pemp bloaz e chomas eno, o prederia an holl amzer diwar-benn ar gelennadurez nevez a felle d'ezañ skigna dre ar vro.

Pa darzas ar brezel e 1848, ez eas d'en em ganna evel soudard a youl vat. Edo entanet kalonou an holl e Danmark d'ar mare. « Va menoz, a lavaras Kold, eo mirout ouz an tan a vervel. »

E 1849, Wilhelm Birkedal, unan eus gwella diskibien Grundtvig, a voe anvet da bastor e parrez Ryslinge, en enezenn Funen. Dre e brezegennou diwar-benn lennegez hag istor e vro, e tigoras spered ar gouerien, hep o lakaat da goll o Feiz. E-touez an dud-se, Kold a fellas d'ezañ sevel e skol.

E-pad m'edo o chom e Smurna, en doa gellet arboella war-dro 1400 lur. Petra, avat, oa 1400 lur da sevel eur skol ? Hag heñ ha mont da Gjoebenhavn, da gaout Grundtvig, a roas dourn d'ezañ da zastum war-dro 1.800 lur. A-walc'h e oa d'ezañ. « E-lec'h ez eus eun tammig, ez eus lec'h evit madelez Doue, » a lavaras. An daou-se, Kold ha Gruntvig, o tivizout etrezo, ne voent ket ali war eun dra a bouez bras : oad an dud yaouank a dlee beza degemeret er skol. 15 vloaz, a lavare Kold. 18, a lavare Gruntvig. Gant hemañ e oa ar wirionez. Evel ma kavas Kold hep dale, bugale 15 vloaz n'oant ket gouest da gompren e venoziou, tra ma selaoue an dud yaouank 18 vloaz outañ gant o holl ene.



Ne c'helle ket Grundtvig dont a-benn da gompren penaos e vije barrek egile da sevel eur skol gant 3.200 lur : skol-uhel Rœdding he doa koustet dek gwech kemend-all da vihana. Kold, avat, a venne beva en e skol e-giz 'ar verourien vihan. Eun dachennad douar a brenas e Ryslinge, hag e lakaas sevel diwar dismantrou eun ti a oa bet eno eun ti nevez, d'ezañ eun doenn soul. Heñ e-unan a labouras da sevel an ti-se e-giz darbarer. Teir c'hambr a oa en traoñ : eur sal-skol gant tri frenestr, eur gambr-voutin hag eur gegin. Kold hag an den a roe harp d'ezañ d'ober skol a gouske war laez, a-unan gant ar baotred yaouank, eur pemp war-nugent bennak anezo. N'o doa ar re-mañ da baea nemet 15 lur ar miz evit o lojeiz, o boued hag ar skol. C'hoar dizimez Kold eo a rene an tiegez. Ken eeun oa ar boued ma ne voe implijet en holl nemet 2 livr sukr e-pad ar goañv. Da lein diouz ar mintin o doa OELLEBROED, da lavarout eo bier, dour ha bara du kemmesket ha lakaet da virvi hep sukr na netra. N'o doa na te na kafe. Den ebet, avat, ne glemme. N'oa ket kalz a voued: hogen bez' e oa komzou mat e-leiz, ha betek en o gwele e kendalc'hent da zivizout ken na zeue ar c'housked warno.

Kold a gelenne dre gonta marvailhou diwar-benn

ar Vibl, an istor, o klask mont doun betek ene e selaouerien; DIHUNI SPERED EUN DEN YAOUANK, ENO EMAN AN DALC'H, EMEZAN; aes e vo d'an neb a garo deski goude-se kement en devo ezomm en e vuhez pemdeziek. Ar pez a glasker er skol-uhel eo uhelaat buhez an diskibl dre « AR GER BEO », hada ennañ greunenn eur vuhez na baouezo mui a greski. Hol labour, a lavare Kold, eo BUHEZEKAAT an dud yaouank kentoc'h eget o SKLERIJENNA.

Eur c'helenner deut eun deiz d'e harpa a c'houlennas outañ petra en dije d'ober : « Me, a respontas Kold, a gomz d'ar skolidi e-pad eun eurvez pep mintin, ha war-dro an abardaez e tanevellan d'ezo darn eus va buhez; ar pez ho po d'ober a vo evezia outo etre daou, hag o lakaat d'ober eun dra bennak, da virout na savfe trouz pe tabut etrezo. Setu ho labour; ho lezel a ran da zibab hoc'h-unan kement a zeskot d'ezo »

Ken eeun e veze gwisket ma vije bet kemeret evit al liorzer; hogen kempenn e veze bepred, kenkoulz war e zilhad ha war bep tra all en-dro d'ezañ. Eun deiz e teuas unan eus e geneiled, Peter Larsen, ebarz ar skol hep tenna e votou-koad kailharek. « Tenn da votou-koad, Peter », a lavaras Kold. « Petra, eme egile, re vat eo leur an ti-mañ evit va botou-koad ? ». « Nann, a respontas Kold, n'eo ket leur va zi a zo re vat evit da votou-koad; labour va c'hoar, avat, a laka he foan d'he gwalc'hi, ne lavaran ket ».

Bez' e tleer, emezañ, beva en eun doare eeun-meurbet, « gant e dreid war an douar », hervez krennlavar tud Jutland. Eun den, a lavare d'e ziskibien, a c'hell kaout menoziou uhel, en eur ober war-dro an teil pe en eur c'horo ar saoud. EUR C'HEMM BRAS A ZO, E GWIRIONEZ, ETRE AN « ARAOKAAT » EVEL MA VEZ SELLET PEURLIESA, DA LAVAROUT EO, AN ARAOKAAT E TRAOU AR C'HORF NEMETKEN, HAG « ARAOKAAT » AR SKOLIOU-UHEL, DA LAVAROUT EO, UNANIDIGEZ EUR VUHEZ EEUN GANT SEVENADUREZ AR SPERED HAG AR GALON. Kold en deus graet d'an Daned arboella milionou, a vije bet skignet ha dispignet a-hend-all, dre ziskouez d'ezo penaos beva. Lakaet en deus ar gouerien da sellout ouz al labour pemdeziek, n'eo ket evel ouz eun aner kalet, hogen evel ouz eun dra ma tleer lakaat ennañ e holl galon hag e holl ene.



Evit ma vije frouezusoc'h e gelennadurez, e felle d'ezañ ma vije degemeret, n'eo ket gant pep diskibl, hini-dre-hini, hogen gant an holl ziskibien a-gevret. Difenn groñs a rae ouz tud yaouank e skol skriva notennou tra ma komze, arabat e veze da neb en em ranna e spered diouz ar re all.

War-lerc'h eun nebeut bloaveziou e kemmas Kold annez e skol-uhel eus Ryslinge da Dalby; hag e tigoras ivez eur skol dishual evit ar vugale. Eno ivez e kelennas hep levriou dre zisplega kontadennou ha dre zeski kanaouennou. Ar skol-se, ken disheñvel he doare-kelenn diouz hini skoliou ar gouarnamant, a reas berz hep dale. Re all a voe krouet, meur a gant anezo, gant diskibien eus ar skol-uhel. Kold en doa fiziañs e teuje ar skoliou dishual-se a-nebeudou da gemer lec'h skoliou ar gouarnamant, RAK AR GERENT, A LAVARE, HA N'EO KET AR STAD, O DEUS AR GWIR DA REI D'O BUGALE AR GELENNADUREZ A BLIJ D'EZO. Daoust na zeuas

ket ar menoz-se da vat, a bouez bras eo bet levezon ar skoliou dishual e buhez ar vro.

Evel na c'helle ket goulenn kalz arc'hant digant e ziskibien, e rankas Kold goulenn skoazell digant ar gouarnamant. Ne zegemeras ar skoazell-se, avat, nemet war an diviz ma vije lezet gantañ pep frankiz. Hizio e vez roet ouspenn eur milion lur-aour d'ar skoliou-uhel gant ar gouarnamant, — roet rag-eeun d'ar skoliou, pe d'ar skolidi e stumm yalc'hadou. AR PEZ A LAKA AR BRASA SOUEZ EN DIVROIDI EO AN DRA-MAN : NE C'HOULENN AR GOUARNAMANT GWIR EBET DA REIZA AR GELENNADUREZ EN ESKEMM.

E 1862 e tilec'hias Kold adarre, hag e savas eur skol gaer e Dalum, en enezenn Funen. Betek 100 den yaouank a heulias ar skol-se e-pad ar goañv, adal miz-du betek miz-ebrel. Plac'hed yaouank a voe degemeret e miz-mae, mezeven ha gouere.

## PENNAD IV

### Eil Marevez Skoliou-Uhel ar Bobl (1864-1900)

E 1864 e tarzas ar brezel adarre etre Danmark hag Alamagn. Ar wech-mañ e felle d'an Alamaned, Bismarck en o fenn, lakaat o c'hraban war Holstein ha Slesvig da c'hellout sevel eno diazez o galloud-mor. Danmark, hec'h-unan-penn dirak Prusia, Aostria hag ar Gevredigez c'hermanek, a voe flastret hag e kollas, ouspenn Holstein ha Slesvig ar c'hreisteiz, Slesvig an hanternoz, ma komzed an daneg.

E-lec'h koll kalon, e stagas an Daned da labourat



dioustu, « da c'hounit en diabarz kement o doa kollet en diavaez ». Hag i d'ezi : Dalgas a zifraostas lanneier Jutland; Tietgen a lakaas ar c'henwerz tramor da greski; Fjord a savas an arnodlec'h a dalvezas kement d'ar c'hounidigez-douar; Georg Brandes a ziskulias da dud desket Kjoebenhavn lennegez ha skridvarnerez Bro-C'hall; Hoffding a zizoloas d'ar studierien prederouriez nevez Bro-Saoz; ha William Beck a savas « Kefridiou an Ti », a reas kement a vad d'ar Feiz.

Tud a voe kavet ivez da adaoza skoliou-uhel ar bobl. Ret oa kelenn rummadou-tud nevez, da adsevel, dre hir labour hag aked, dismantrou ar brezel. Evel Kold, kenta tra a glaske ar gelennerien nevez oa « dihuni » ar speredou. Hogen bez' e welent ivez e vije ret rei d'ezo eun deskadurez resisoc'h eget kent.

Diskibien e voent holl d'ar mestr koz Grundtvig, hag e lakajont menoziou hennez da dalvezout. Skoliou-uhel a ziwanas e pep korn eus ar vro. Ar gwella marteze a oa ar re n'oa ket bet ar gelennerien anezo er skol-veur, o veza ma klote gwelloc'h o c'helennadurez ouz ezommou ar bobl.

Ar vrasa e-touez kelennerien ar skoliou-uhel en amzer-se a oa Ludwig Schroeder (1836-1908). N'oa ket ken donezonet ha Kristian Kold. Hogen den ebet n'oa ledanoc'h e spered ha den ebet ne labouras muioc'h egetañ. Berz a reas. Hag ar skol en deus savet a zo hizio penna skol-uhel Skandinavia.

Ludvig Schroeder a oa mab eur c'hoadour a laboure war eun domani bras e Lolland. E-pad m'edo studier e Kjoebenhavn (1854-60) ez eas da glevout Grundtvig, ha levr hemañ, « Henvojennou », ma tispleger kefredi Skandinavia e-keñver an denelez, a yeas doun d'e galon. E 1862 e stagas gant e vignon ar c'helenner

H. Nutzhorn da labourat e skol-uhel Roedding. Hogen e 1864, ar Brusianed a zifennas outo kenderc'hel. Bloaz goude e savjont, gant eun tammig arc'hant, eur skol-uhel en Askov, e Jutland ar c'hreisteiz. Al lec'h-se o doa dibabet evit ma c'hellje tud Slesvig dont eno, d'o harpa da virout o yez hag o broadelez. Evel kreñvlec'h speredel Skandinavia a-enep ar sevenadur alaman e voe ar skol-se.

Kold a oa eun den tavedek anezañ. Hogen dioustu ma stage da gomz, e veze gounezet gantañ eneou e selaouerien. Aliou ha menoziou Grundtvig a heulias, ledanaet, avat, da glota ouz an amzer bremañ.

Pa gomze d'an dud yaouank e felle d'ezañ ma vije troet ganto e gomzou en oberou en o buhez pemdeziek. N'eus nemet ar c'homzou a c'hell genel oberou a dalv eun dra bennak, a lavare. Dibaouez e laboure e-unan, hag e lakae ar re all da labourat. E-keñver an dud a ya pell diouz safar ar bed da huñvreal n'en doa nemet dismegañs. Ne c'hell mab den, a grede, koll netra eus « talvoudegeziou e ene » o labourat. Alies e komze eus « barzoniez an oberiantiz ».

Daoust na oa ket eur merour ampart, eur vereuriskouer en devoa, ha lorc'h oa ennañ o kaout gwella buoc'h-laez Jutland.

Evel ar re a vag eur garantez wirion ouz ar vuhez, enebour oa da bep taol-prederouriez. Deski an istor, eno emañ an dalc'h, a lavare war-lerc'h e vestr Grundtvig, rak an istor eo eñvor ar bed, hag ennañ eo dastumet holl skiant-prenet an denelez; gant an istor e vez lakaet darvoudou dirak an den yaouank, d'ezañ da varn goude-se gwella ma c'hell.

Arabat d'ar c'helenner-istor, emezañ, beza a-du pe a-enep an den-mañ-den pe an dra-mañ-dra. Darwinelez, marxelez, kement-se a dlee beza displeget



evel-hen : tud, evel Darwin ha Marx o doa bevet, hag en doare-mañ-doare e oant deut da vaga ar menoziou a zoug o ano. Eun diskleriadur eus buhez mab den eo an istor. Netra ken.

Ret eo menegi al labour a reas Charlotte Schroeder, e wreg, e-tal he fried : lakaat ar skol da veza evit pep diskibl evel ti e vamm, sed a reas. En eur seveni he dlead e-keñver he fried hag he bugale, e kave tro da zivizout gant ar skolidi, d'o alia ha d'o c'halonekaat. Den ebet ne ouie gwelloc'h egeti aoza predou ha bodadennou : kinkla eur sal gant bannielou ha bleuniou, ficha boued eeun ha sasun. Hep ober ano eus ar skoazell a roe d'he fried evel kelenner.

Klokoc'h e oa an deskadurez a veze roet e skol Askov eget an hini a veze roet gant Kold. Kalz eus an diskibien, eur wech echu ganto o goañvez-studi, a zeue en-dro da zeski muioc'h, ha ret e voe da Schroeder astenn roll e gelennadur. Deut eo skol Askov da veza eun doare skol-uhel-meur, ma teuer da beurechui e studiou a bep kornad eus Danmark.

En ebrel 1878, e voe graet eur vodadenn e Kjoebenhavn, da sevel eur skol-uhel diwar goust ar gouarnamant, hervez menoz Grundtvig. Ne c'hellas ket ar menoz-se dont da vad, ha neuze eo e fellas da Schroeder digeri skol Askov d'an deskadurez uhela. Ar gwella harp a gavas neuze a voe a-berz eur gouizieg yaouank.

Bevet en doa Grundtvig e mare ar Romantelez. Netra n'oa pouezusoc'h, hervezañ, eget an istor hag ar varzoniez. Ne oa ket barrek da veiza pebez lec'h bras e talc'he skiantou an natur e buhez mab den

en amzer bremañ. Aon en deveze na zeuje an naturoniez, an dourennoniez hag ar jedoniez da ziskar ar Feiz, ma vijent lakaet er renk kenta. Schroeder, avat, en doa komprenet e oa ret mat kelenn an dud yaouank war gement-se. Hogen ret e vije kaout ivez unan o tougen bri war eun dro da lezennou ar materi ha da spered an istor. Tenn e vije kavout an den-se, rak e-touez diskibien Grundtvig, n'oa nemet tud desket war dremm istorel-ha-barzoniel ar vuhez. Neuze eo e kinnigas Paul la Cour, an naturoniour hag an oablour bras, e skoazell.

Mab oa la Cour d'eur merour doujet hag enoret kenañ en e vro. A-vihanik e oa bet douget da skiantou an natur, en eur virout eur Feiz kristen eeun ha birvidik. Kavadennou ha dizoloadennou a reas ez yaouank flamm c'hoaz, ha brudet e voe dioustu. Donezonet oa da zisplega splann meurbet luzieta kudennou an darvoudou-natur. E 1878 e teuas da vestr-kelenner en Askov. Ha raktal e teredas eun niver bras a skolidi, paotred hepken da genta; merc'hed a voe degemeret diwezatoc'h.

E-lec'h kelenn war ar jedoniez hag an naturoniez hervez ma vezer boas d'ober, e kelennas war ar skiantou-se hervez an istor, o komz d'ar skolidi eus strivadennou ar ouizieien a oadvez da oadvez da zizolei lezennou an niver hag ar vent Hag e teuas a-benn en doare-se da zougen da studi ar skiantou-se tud na vijent ket bet gouest a-hend-all da gemer an distera dudi enno. DISKULIET E VOE GANTAN AN DAREMPRENOU STRIZ A ZO ETRE AR JEDONIEZ HAG AN NATURONIEZ HA BUHEZ AN DEN, hag eur skouer a roas ouspenn eus trec'hidigez ar bed gant ar spered.

An dibab eus studierien skoliou-uhel Danmark en em zastumas en Askov, hag ivez tud ar skoliou micherel hag an arnodlec'hiou. Ma teuas Askov da veza kêr ar skoliou. Evel end-eeun ma tiwane ar c'hêriou er Grennamzer en-dro d'ar manatiou e tiwanas keriadennou en-dro d'ar skoliou-uhel, ma veze boas an dud da gemer perz e bodadennou ar skol.



Dre levezon ar skoliou-uhel e teuas meur a gemm er vro. Goueliou ar peurzourn, da skouer, n'oa bet enno betek neuze nemet mezventi, c'hoariou ha plijadureziou diroll, a zeuas da veza goueliou eeun ha dereat. Kelennerien ar skoliou-uhel a yae d'ober displegadennou en tiez-emvoda e pep lec'h, o skigna an deskadurez dre ar vro. Diskibien ar skoliou-uhel, a-hend-all, o veza desketoc'h eget ar re all, a gemeras buan ar c'hargou uhela e pep parrez. Ha padal, ATAO E KENDALC'HAS AR SKOLIOU-UHEL DA ERBEDI AN DESKADUREZ DRE VRAS, HEP REI AN DESKADUREZ VICHEREL. Houmañ a veze roet e skoliou all, staget a-wechou ouz ar skoliou-uhel, hogen disheñvel diouto; hag alies e veze gwelet an hevelep studierien o heulia an daou rummad skoliou an eil war-lerc'h egile.

DAOUST D'AR BERZ A REAS AR SKOLIOU UHEL WAR AR MAEZ, NE C'HELLAS KET DESKADUREZ AR BOBL EN EM SKIGNA ER C'HERIOU, E-TOUEZ AR VICHEROURIEN N'O DOA KEN PREDER NEMET GANT O BREURIEZIOU-LABOUR HAG AR STOURM A RENENT DA C'HOUNIT GOPROU UHELA. AR VOURC'HIZIEN A SELLE A-DREUZ IVEZ OUZ AR SKOLIOU-UHEL-SE, RE ZANEK EN HOLL D'AN HOLL, WAR O MENO, HAG O LAKAAT AR GOUERIEN DA VEZA ROK HA LORC'HUS.

E-pad bloaveziou diweza an naoñtekvet kantved,

e vihanaas eun tammig levezon ar skoliou-uhel, hag e voe izeloc'h spered ar gelennadurez a voe roet enno: holl amzer an dud a voe kemeret gant ar politikerez, hag ar c'henwerz a gemeras eur perz divalo a-walc'h er skoliou. Koulskoude, labour talvoudus a veze graet c'hoaz, ha da ziwez ar c'hantved e tennas Schroeder e huanad diweza, leun a fiziañs en amzer-da-zont.

## PENNAD V

## Skoliou-Uhel ar Bobl en ugentvet kantved

Diaesoc'h eo displega istor ar skoliou-uhel er c'hantved-mañ eget er c'hantved tremenet. Kendalc'het o deus ar vistri nevez da labourat hervez spered o diaraogerien, en eur astenn tachenn ar gelennadurez.

War gresk ez eo aet niver ar skoliou hag ar skolidi. Muioc'h a draou a vez kelennet, ha muioc'h a aez o deus ar skolidi bremañ. War izelaat ez eo aet spered ar skoliou koulskoude, evel eur stêr o koll he dounder dre ledanaat. Bepred e talc'hont d'ar stur koz, evelato: ober gant displegadennou ha kanaouennou. Ouspenn se, avat, e klasker lakaat ar skoliad da labourat drezañ e-unan gant al levr hag ar bluenn, ha da vreutaat diwar-benn an displegadennou.

E-lec'h displega an istor evel a-raok, e-giz kresk an denelez (an Henamzer o veza he bugelerez, ar Grennamzer he oad-krenn hag an Amzer-bremañ he c'hozni), e klasker studia piz hon amzer, — o tilezel betek re marteze an amzeriou koz.

Er skoliou-uhel gwechall e veze graet gant mojennou koz Skandinavia da gavout enno skoueriou ha parabolennou evit an dud a vremañ. Hizio e kaver gwell klask skoueriou en oberou bras lennegez ar c'hantved tremenet. Ne gomzer ken diwar-benn doueed koz an Hanternoz, hogen amañ hag ahont e studier gant dudi ar genedouriez hag an arzvanouriez bremañ.

E meur a lec'h ivez, e pleder muioc'h-mui gant skiant hag istor ar gevredigez. Gwaz a se d'imp, kouerien Danmark n'o deus ket da glemm eus o doarebuhez ha ne daolont ket nemeur a evez ouz ar c'hudennou-se; hag ar vicherourien yaouank, a-hend-all, ar re a dremen o amzer o ragaoza ar gevredigez, ne vez ket darempredet ar skoliou-uhel ganto.

Ne vern petra a c'hoarvezo, mennad bras ar skoliou uhel eo kennerza buhez an tiegez, gwella diazez a zo da vuhez ar vroad, ha stourm ouz ar garantez-anunan, a zo ouz he diskar.

N'eo ket echu labour ar skoliou-uhel e Danmark, ha ret e vo d'ezo mont war-raok c'hoaz, dreist-holl er c'hêriou, e-touez ar vicherourien. Abaoe 1911 e vez graet eur sizunvez skol-hañv war ar maez evit tud Kjoebenhavn. E-pad ar goañv e vez graet displegadennou d'ezo e Ti Gruntvig e kêr. En diwez, savet eo bet gant Johan Borup eur skol evit ar bobl, en doare ma c'heller kredi e vo gounezet tamm-ha-tamm an darn-se eus tud ar vro n'ho deus kemeret perz ebet betek-hen en emzao.

Setu bremañ niverou da ziskouez stad ar skoliou-uhel en deiz-mañ.

60 a zo anezo e Danmark, ouspenn 10 skol-labourdouar.

Niver ar skolidi a zo diskouezet en daolenn-mañ:

| | |
|---|---|
| 1844-45 | 46 |
| 1852-53 | 197 |
| 1862-63 | 505 |
| 1872-73 | 3091 |

| | |
|---|---|
| 1882-83 ............................. | 3801 |
| 1892-93 ............................. | 5036 |
| 1902-03 ............................. | 7361 |
| 1912-13 ............................. | 8043 |
| 1922-23 ............................. | 8365 |

3147 eus ar skolidi e 1922-23 a oa merc'hed.

30% eus an dud yaouank diwar ar maez a heuilh ar skoliou-uhel.

1% hepken eus tud yaouank ar c'hêriou.

Oad ar skolidi eo well-waz 20 vloaz pe 21; hogos holl int a-us da 18 vloaz.

War-dro 55% a zo bugale verourien o kaout etre 4 ha 30 buoc'h.

War-dro 17% bugale verourien vihan o kaout etre 1 ha 4 buoc'h.

3 ½% hepken bugale vicherourien diwar ar maez.

5% o tont eus ar c'hêriou, anezo bugale vicherourien, kenwerzerien ha kargidi.

E Norvegia ez eus 32 skol-uhel gant eun 2.000 benak a skolidi bep bloaz.

E Sweden 52 gant 4.000 skoliad pe war-dro.

En Amerika ez eus 6 skol-uhel danek, gant war-dro 300 skoliad.

Dieub eo ar skoliou-uhel, perc'hennet peurliesa gant ar rener. An holl skolidi, nemet ar re a zo o chom tro-war-dro, a vev er skol. Hogozik dre-holl e teu ar skolidi a-bell, da c'hellout beaji ha gwelout bro en eur c'hounit deskadurez. Pemp miz e pad skol-c'hoañv ar baotred, — diwar ar 1-a a viz-du betek ar 1-a a viz ebrel; tri miz e pad skol-hañv ar merc'hed, — diwar ar 1-a a viz mae betek ar 1-a a viz eost. Pep skol a c'hell dibab hec'h-unan danvez ar gelennadurez.

Ar Stad a ro skoazell d'ar skoliou-uhel e daou zoare:



da genta, dre rei eur yalc'had da bep skol (etre 5.000 ha 14.000 kroner), hervez gopr ar vistri, ar mizou sevel-tiez, h. a., hag hervez niver ar skolidi. Ha d'an eil, dre rei yalc'hadou d'ar skolidi, da baea an hanter eus ar feurm. PEP SKOLIAD, A VEZ ROET D'EZAN EUR YALC'HAD, A C'HELL DIBAB AR SKOL A BLIJ D'EZAN. Ar priz eo war-dro 70 kroner (1) evit ar merc'hed ha 80 evit ar baotred. E skol-uhel vras Askov hag er skoliou-labour-douar ez eo ar priz eun tammig uheloc'h.

Daou pe bevar skoliad a vez lojet e pep kambr, hag e tegasont ganto o dilhad gwele. Boued eeun, hogen founnus, a vez roet d'ezo. O veza m'int holl bras, ha deut d'ar skol a-youl-kaer, ne vez ket diaes lakaat an urz vat da ren. Heulia a reont an holl zisplegadennou; ha goude-se, evel n'int ket barrek, an darn vuia anezo, da labourat o-unan, e labouront war ar skritur, an niveroniez, an dresouriez, h. a., dindan renadur ar vistri. Korfembregerez a vez graet bemdez. Ar merc'hed a vez lakaet da wriat. C'hoariou ha koroll giz ar bobl a vez ivez bemdez en avel vras pa vez brao an amzer.

Teir displegadenn a vez graet bemdez peurliesa, diwar-benn istor, lennegez, douaroniez, skiant ar gevredigez, h. a. Breutadegou a vez a-wechou a-zivout an displegadennou-se, ha setu penna labour an devez. A-raok ha goude pep displegadenn e vez kanet kanaouennou.

Er skoliou brasa, ar skolidi a vez rannet e strolladou, gant peb a vestr da bledi ganto, evit studi ar yezadur, al lennadur, an aoza-skridou, h. a.; en hevelep doare e studier an niveroniez, an dresouriez pe al

(1) Eur « kroner » a dalv a 1,33 lur-aour.

labour micherel. Buan ez aer war-raok e-giz-se, dreistholl pa sonjer pegen berr eo an amzer o deus an dud yaouank-se da dremen er skol. An darn vrasa anezo n'o deus heuliet kent nemet ar skoliou bihan, ha c'hoaz betek an oad a 14 vloaz hepken. Padal, setu amañ eun dra a zo bet merket: AR PEZ NA VO DESKET GANT BUGALIGOU — O VOREDI WAR BANKOU AR SKOL, — NEMET E TRI PE BEMP BLOAZ, A VO DESKET GANT TUD YAOUANK C'HOANTUS DA ZESKI HA BOAS DA LABOURAT GANT O DAOURN, EN EUR OBER TRI PE BEMP MIZ.

Ne glasker ket er skoliou-uhel lakaat holl dud yaouank Danmark da veza kelennerien ha preñved-levriou; ne glasker nemet ober ganto tud speredek, barrekoc'h da seveni o micher. Mat eo maga en o c'halon karantez ouz al levriou, hogen gwelloc'h c'hoaz maga karantez ouz ar vuhez.

## PENNAD VI

### Levezon ar Skoliou-Uhel war ar maez

Levezon ar skoliou-uhel a c'heller da welout splann hizio e buhez ar maeziou. Setu amañ eun nebeut skoueriou.

Betek kreiz an naoñtekvet kantved, ne oa ket bet gwelet biskoaz tud o vont d'eur vodadenn da c'hounit deskadurez. Er skoliou-meur e veze graet bodadennou. Hogen, den ebet n'en dije kredet morse e c'helljent beza graet evit an dud vunut ivez. E 1838, avat, e reas Grundtvig eur rummad displegadennou evit an holl en eur skol a Gjoebenhavn, diwar-benn an istor bremañ. Bloaz goude, e voe graet eur vodadeg vras e Jutland, aozet e-giz bodadegou ar C'hresianed koz,



ma voe prezegennet a-zivout kudennou ar vro. Heuliet e voe skouer Kjoebenhavn e lec'hiou 'zo war ar maez. Ne voe nemet e 1864, evelato, ma stagjod a-zevri gant al labour. C'hoantus e oa ar bobl dre-holl da veza sklerijennet; hag ar skoliou-uhel nevez savet a gasas o mistri d'ober displegadennou dirak an dud na c'hellent ket dont d'ar skol. Komzet e veze diwar-benn pep tra. Da skouer, er genta bodadenn graet gant mistriskol Askov e voe komzet diwar-benn eun henvojenn skandinaviat, levezon Alamagn war Danmark, hag unan eus kleñvedou ar c'hezeg. Berz a reas buan ar bodadennou-se dre ar vro. An dud a zerede a bell da glevout ar brezegerien. Kevredigeziou-displegadennou a voe savet. Bez' ez eus anezo bremañ hogos e pep rannvro.

En tiez-skol en em zastumed da genta. Hogen, pa welas gouarnamant ar virourien e oa menoziou ar werinourien a skigned evel-se, difennet e voe ganto ober implij eus ar skoliou. Savet e voe neuze tiez-emvoda graet a-ratoz, hag a dalvezas d'ar c'hevredigeziou tennerez ha korfembregerez war eun dro.

Disheñvel-kenañ eo talvoudegez an displegadennou. A-wechou ez int mat, hag uhelaat a reont spered ar bobl. A-wechou all, ret hen anzav, n'eo ket an tiez-emvoda ar pez a c'hellfent beza. Eeun-meurbet ha paour zoken eo an darn vuia eus an tiez-se. N'eus nemet er bloaveziou diweza ma 'z eus bet staget d'o c'hinkla.

E-kichen labour ar c'hevredigeziou-displegadennou e tleer menegi, er c'hantved-mañ, Unvaniezou yaouankiz Danmark. Enno e vez dastumet tud yaouank etre pevarzek ha pemp bloaz war-nugent. Emrenus int, bleniet gant paotred ha plac'hed yaouank dibabet gant o c'heneiled. Ha sed al labour a reont: displegadennou, kaniri, c'hoariou, peziou-c'hoari, h. a. Ar vlenierien

peurliesa o deus heuliet ar skoliou-uhel, hag ar yaouanka a dle o heulia diwezatoc'h. War-dro 50.000 den yaouank a zo en unvaniezou-se, bodet en eur Gevredigez vroadel, oc'h embann eur gelc'hgelaouenn. N'eus en unvaniezou-se nemet tud yaouank diwar ar maez, koulz lavaret.

Niverusoc'h c'hoaz e voe ar re engouestlet er C'hevredigeziou korfembregerez. Stag emañ ar c'hevredigeziou--mañ ouz ar skoliou-uhel. Diwar ar penn kenta e voe graet embregerez-korf er re-mañ, hogen ne veze peurliesa nemet embregerez an armou, — dreist-holl goude ar brezel gant Alamagn e 1864. War-dro 1880, avat, e stagas eun nebeut mistri yaouank d'ober anaoudegez gant an doare korfembregerez nevez ijinet e Sweden gant Pehr Henrik Ling. N'oa ket an doare-se disheñvel diouz an doare koz en diavaez hepken, hogen disheñvel ivez oa ar pal. Ne glasked ket deski d'ar re yaouank micher ar brezel; ne glasked nemet diorren nerz ha gwevnded ar c'horf, da wellaat ar bersonelez a-bez, — lakaat ar c'horf da blega d'ar youl.

Diaes eo merka resis pegeit ez eo aet levezon ar skoliou-uhel war ar gouerien. Setu amañ barnadenn unan eus brasa gwerinoniourien Danmark diwar o fenn. Goude beza diskleriet n'oa ket atao ar skolidi dellezek eus ar skol, e kendalc'h evel-hen: « Ret eo d'in lavarout he deus (ar skol-uhel) lezet roudou anat war ar bobl, hag he deus graet kalz da skigna an deskadurez hag ar sevenadur. Kresket he deus c'hoant ar c'houer da lenn, ha levraouegou darempredet mat a zo bet dastumet; kevredigeziou-displegerez a zo bet graet ha tiez-emvoda a zo bet savet. Uhelaet eo bet spered ar bobl dre-holl. Meur a zen koz a c'hell konta penaos, gwechall, p'en em vode kouerien, ne gomzed



hogozik atao nemet diwar-benn ar marc'hadou, ha neuze diwar-benn teuziou, asaoueriou, h. a. Bremañ, avat, komzet e vez diwar-benn kement tra a c'hell meiza ar c'houer. Kenlabouret o deus ar skoliou-uhel evel-se da ober ar vuhez bravoc'h ha dereatoc'h. Eur merour war an oad, speredek tre, a lavaras d'in eun deiz, e tlefe ar re goz kaout mez o welout ar re yaouank. Eur gouel a oa bet graet nevez 'zo, hep tabut na mezventi, hep sakreou na c'hoariou garo; pep tra a yeas mat en-dro, pep unan o chom dereat. P'en em vod ar re goz, koulskoude, petra c'hoarvez ? Holl ez int mezo, ha neuze, o soñjal en o rendaelou gwechall, e sakreont evel paianed, hag alies ez eus taoliou ha pennou torret. Buhez ar priedou ivez a zo gwellaet, d'am menoz. Aes eo diforc'h peurvuia an tiez m'eo bet an ozac'h pe ar wreg er skol-uhel diouz ar re all. Fellout a ra d'ezo, a-zevri kaer, ober o labour gant enor ha gwella ma c'hellont, ha lakaat da dalvezout keit ha ma c'heller, hag ouspenn, frouez an diorroadur hag ar c'havadennou bremañ. »

Ar c'homzou-mañ, hag i skrivet evit ar rummad tremenet, a zalc'h da veza gwir en deiz a hizio.

## PENNAD VII

### Levezon ar Skoliou Uhel war Slesvig an Hanternoz (1864-1920)

Ar stourm broadel evit ar frankiz a badas e Slesvig-Holstein adal 1864 betek 1920. Disheñvel e voe diouz stourm ar broadeleziou all en Alamagn. E Polonia, ar stourm a voe renet gant beleien ha perc'henned-douarou; en Elzas, gant tud a renk uhel ar c'hêriou unanet gant ar veleien; e Slesvig, avat, GANT AR

GOUERIADED NEMETKEN, hep skoazell digant den. E-touez ar goueriaded e voe kavet blenierien ar bobl: ar re a renas buhez ar parreziou, kenkoulz hag ar re a zifennas gwiriou o bro el LANDTAG prusian hag er REICHSTAG alaman.

N'en dije ket padet ar stourm hep an darempredou striz a stagas skoliou-uhel **Danmark ouz** koueriaded Slesvig an Hanternoz.

Pa gouezas Daned Slesvig dindan yeo an estren, e 1864, kavout a rae d'ezo na vije ket evit pell. En abeg da se, kalz eus tud yaouank Slesvig a zivroas, dre heug ouz servij-soudard hag aotrouniez ar Brusianed. Eur gwall daol evit ar rannvro, a gollas he holl baotred yaouank tamm-ha-tamm.

Gant an amzer, koulskoude, e teuas tud Slesvig da gompren na c'helljent ket kenderc'hel er c'hiz-se, hep lezel o bro etre daouarn an enbroidi alaman, HAG E REJONT O MENO CHOM EVIT SAVETEI O DOUAR GENEDIK, DAOUST MA RANKJONT PLEGA D'AN ARGARZ SERVIJ-SOUDARD HA DA WASKEREZ EN ESTREN. An divroerez n'en doa ket koustet da Slesvig an hanternoz nebeutoc'h eget 60.000 den.

N'eo ket hepken an douar a glaskas an dud savetei, HOGEN IVEZ AR YEZ HAG AR SEVENADUR DANEK; hag e rankjont ober penn ouz eun embregadeg vras da c'hermanekaat pep ensavadur : ilizou, skoliou, h. a. Pastored ha mistri-skol danat a voe torret diouz o c'harg, ha diwar 1888 E VOE DIFENNET DESKI AR YEZ DANEK ER SKOLIOU, nemet evit ar gelennadurez kristen, da lavarout eo, peder eur bep sizun.

HEP SKOAZELL AN ILIZ HAG AR SKOL E RANKAS AR BOBL MIROUT HE SEVENADUR



DANEK EN E SAV. Arabat oa sevel skoliou estreget re ar gouarnamant, arabat kas ar vugale d'ar skol e Danmark. Savet e voe eta EFTERSKOLER, pe ADSKOLIOU, en tu all da harzou ar vro en hanternoz, evit an dud yaouank etre 14 ha 16 vloaz. Kaset e vezent di, eur wech deut er-maez eus ar skol alaman, evit 6 miz pe ouspenn, da veza kelennet war yez hag istor o bro. Gant tud bet gwechall er skoliou-uhel e voe savet ha renet ar skoliou nevez-se.

Kement-se ne voe ket a-walc'h. Daoust d'an Alamaned, war gresk ez eas niver ar re a gavas an tu da heulia ar skoliou-uhel o-unan. Bez' e c'heller zoken lavarout e voe gwelloc'h darempredet ar remañ gant tud Slesvig eget gant tud ar rannvroiou all..

Eno tud Slesvig a voe entanet o c'halon gant karantez ouz Danmark. Eno e kavjont armou da stourm a-eneb aloubidigez ar yez hag ar spered alaman. Nebeut a-raok ar Brezel Bras, e lavare eun Alaman o chom e Slesvig : « Hon tud yaouank a zeu ermaez eus skoliou-uhel Danmark o kredi start e sentont ouz ar renerien alaman, dre ma vez ganto ar galloud, n'eo ket dre ma kav d'ezo ez eo o dlead senti ouz renerien estren ».

E-pad ar Brezel Bras e voe strafuilh e kalon an Daned galvet da vont d'an emgann evel soudarded alaman. O komz eus al liziri a skrivent, setu ar pez a lavar unan eus o c'henvroiz : SKRIVET E OANT E DANEG. Skrivet e oant gant tud n'o doa biskoaz klevet, ar re anezo a oa dindan c'houec'h pe seiz vloaz ha tregont, eur gentel graet e daneg e skoliou ar gouarnamant; ha n'oa ket hepken ar yez a oa danek, hogen ar spered ivez. Penaos eta o deus gallet

hor paotred skriva d'ar gêr ? Penaos eta oant deut a benn da zeski yez o c'havell mat a-walc'h da sevel enni liziri d'o zadou ha d'o mammou, d'o gwragez ha d'o bugale, d'o c'herent ha d'o mignoned ? Ha ma vije bet skrivet al liziri-se en alamaneg ! heugi a reer nemet o soñjal ! Hogen skoliou-uhel ar bobl hag an adskoliou a oa eno; dre ar re-mañ, bennoz Doue d'ezo, e c'hell ar re vihan hag ar re vras e Slesvig an hanternoz skriva o yez c'henidik, EUN DRA GRAET DAOUST D'AR SKOLIOU PRUSIAN. Anavezout a ran siou ar skoliou-uhel; hogen ar siou-se, d'am meno, n'int netra e-keñver ar vad o deus graet d'ar vuhez vroadel ».

Skrivet e voe ar geriou-mañ a-raok Feur-Emgleo Versailles hag ar votadeg-veur e Slesvig an hanternoz; eun tri c'hard eus ar moueziou a yeas gant Danmark. Ne voe ket distera labour ar skoliou-uhel beza harpet da zieubi eun darn eus an Daned diouz an estren.

PENNAD VIII

## Ugent lavarenn-stur diwar-benn Skoliou-Uhel ar Bobl e Danemark

1/ Skoliou-Uhel ar Bobl a zo tarzet eeun diouz spered ar bobl danat. Skeudennet e voe ar spered-se e spered Grundtvig.

2/ Mennadou Grundtvig a zo stag ouz diorroadur relijiel ha trivliadel ar bobl danat e-pad an 19-vet kantved.

3/ Kenta Skol-Uhel ar Bobl a voe savet e Roedding, e Slesvig an Hanternoz, e 1844, evel eur c'hreñvlech speredel a-enep ar C'hermaned.



4/ Goude brezel 1848-50, a zihunas spered broadel ar werin, e savas Kristian Kold e Skol-Uhel e Ryslinge, en enezenn Funen.

5/ Kold, savet gant kerent paour, a gare hag a anaveze ar werin. Perz a gemeras ivez en emzao relijiel e-touez ar gouerien.

6/ Kold a roas da Skoliou-Uhel Grundtvig o neuz spered diabarz hag o stumm eeun diavaez.

7/ Pal penna Kold a oa dihuna buhez-diabarz e ziskibien, lakaat enno meizad ar genunvaniez speredel gant o c'heneiled.

8/ Benveg penna Kold a oa « ar ger beo » dieub.

9/ Daoust na gomze Kold morse diwar-benn traou ar vuhez pemdeziek hag ar vuhez vicherel, e teuas da gaout muioc'h a levezon war vuhez pemdeziek e genvroiz eget hini all ebet en e amzer.

10/ Kold a veizas e oa diorren personelez eun den an doare eeuna ha diarvara da harpa diorroadur ar vuhez denel e pep keñver.

11/ Goude trec'hidigez Danmark e 1864, ar Skol-Uhel eo a voe gwella benveg-adsevel ar bobl danat.

12/ War-dro 60 Skol-Uhel a zo e Danmark hizio.

13/ War-dro 9.000 a baotred hag a blac'hed yaouank etre 17 ha 30 vloaz a heuilh kenteliou ar Skoliou-Uhel bep bloaz.

14/ Dishual eo ar Skoliou-Uhel, ha diredi e teu an diskibien enno.

15/ Ar skolidi hag ar vistri a chom en tiez-skol a-gevret. Dre veva e-giz izili eun hevelep tiegez e kresk ar gengarantez etrezo.

16/ Skoazellet e vez ar Skoliou-Uhel gant ar Stad, hep ma emellfe houmañ d'ober al lezenn enno e nep doare.

17/ E pep lec'h e Danmark ez eus tiez-emvoda ma

'z a mistri ar Skoliou-Uhel d'ober displegadennou. Evel-se e tarempredont darn speredeka ar gouerien.

18/ Diskibien ar Skoliou-Uhel eo peurliesa a vez anvet er c'huzuliou-kêr, e penn ar breuriezou-labour, h. a.

19/ Ne vez ket graet ar Skoliou-Uhel d'ober gouizieien gant o diskibien. O fal eo kas an diskibl en-dro d'e labour pemdeziek, sklerijennet e spered ha gouest da gompren gwelloc'h buhez mab-den hag ar c'hudennou anezi.

20/ Skeudenn Grundtvig a dle beza lakaet a-us da zor pep breuriez-labour danat. Gwelloc'h e vefe c'hoaz ma c'hellfe e venoziou trebarzi kalonou e holl genvroiz.

# Ar bobl hag an hunvre

Eur wech, e voe roet e Kemper, eur film espar, dudius d'am meno : Kambr-labour an Doktor Calligari. Klasket o doa an aozerien anezañ kroui eur bed disheñvel-holl diouz ar bed ma vevomp, siouaz d'imp, ha lakaat da froma er bed diwirion-se, tud stummet diouz o c'hoant ha diouz o faltazi. Danvez an irienn, urziadur ha doare ar c'hoari, an dremmou, an dilhadou hag ar c'hinkladuriou a oa bet ijinet hervez diweza menoziou an arzourien a vremañ.

En eur zont er-maez eus ar c'hoariva, e lavaras d'in eur c'heneil :

Eur vez eo gwelout e peseurt arvestou e kemer ar bobl he flijadur. Mar ne roer ket d'ezi kirri-tan ha kirri-nij o redek an eil war-lerc'h egile; detectives ha muntrerien oc'h en em ganna, hag oc'h en em daga; cow-boys ha saoud, pe soudarded ha kanoliou o treuzi stêriou ha meneziou, e youc'ho ez eo bet laeret diganti hec'h arc'hant. Sur oun ne oa ket kalz a stad en dud a oa henoz en hor c'hichen. Meur a hini am eus klevet o klemm pe o randoni. Nikun avat o stlaka e zaouarn. Koulskoude, burzudus e oa an traou a zo bet diskouezet d'imp. E-kreiz an huñvre e oamp o neuñvi. Me a gred d'in n'eo ket gouest ar bobl da gompren an huñvre. Ne oar ket mui huñvreal. Ne gar ket mui gorren he spered a-us d'an douar faez-mañ kennebeut. Ne dalvez na da zen na da netra aoza peziou-arz eviti.

Setu a respontis d'am c'heneil :

Gwechall e ouie pobl Vreiz huñvreal, hag e kave he flijadur e huñvreou. A-zoug kantvedou ha kantvedou eo bet evel-se. Perak e vije kemmet, ha penaos kemmet ken trumm ? Va c'hred mat, pobl Vreiz eo atao pobl Vreiz. Kemperiz hizio a gar an huñvre kement hag o zadou koz. Hogen ne huñvreont ket en hevelep traou. Gwechall e oa ar c'hiz gant ar baradoz, an ifern hag an anaon. Bez' emañ bremañ gant policemen ar S. U., ar brownings hag ar foetadennou broiou pell. D'an dud desket, d'ar re o deus lennet ha beajet, n'eo ket eur c'how-boy pe wiskamant eur soudard Roman eun dra dreistwirion. D'imp-ni n'eus netra toulloc'h na touellusoc'h eget neuziou 'zo an douar-mañ. Da vare da dad ha va hini avat, e krede an dud en amzer-da-zont ar skiantou. Bemdez e kase an istor, an douaroniez, ar mekanig, an dourennoniez, kavaduriou nevez d'o spered bamet. Ar bed a-bez a oa d'ezo mammvro pep huñvre. D'imp-ni, n'eus netra toulloc'h na touellusoc'h eget diweza krouidigeziou ar ouizieien. Rak frouez an holl gredennou-se a voe ar brezel. Setu penaos ne gredomp ket ken en douar. An douar a ra donjer d'eomp. Ezomm hon eus tec'hout diwarni, mont da gantreal e rouanteleziou hor faltazi frealzus. War-lerc'h eun tammig eo bepred ar bobl. N'he deus ket ergerzet c'hoaz an hanter eus an hent a zo a-dreñv hor c'hein. Emañ o klask atao danvez he huñvreou war ar bed-mañ. N'eo ket c'hoaz digor he c'halon da draou all. Hogen, gortoz, p'hor bezo adkavet hor feiz en douar, ne fello ket mui d'ezi chom eur vunutenn pelloc'h war e c'horre.

**O. MORDREL**

# Yezadur berr an esperanteg

## KENTSKRID

Yezadur an esperanteg a zalc'h e 16 reolenn, bet roet gant Zamenhof en e *Fundamento de Esperanto* (Diazez an Esperanteg). Gwelloc'h em eus kavet, avat, displega ar yezadur-se en eun doare all : heulia kement ha ma c'helled skouer va *Yezadur Berr ar Brezoneg*.

R. H.

## DISTAGADUR

1. Distaget e vez an esperanteg evel ma vez skrivet.

2. Setu amañ ar vogalennou : *a, e, i, o, u,* distaget evel e brezoneg, nemet *u*, a vez distaget « ou ».

3. Setu amañ ar c'hensonennou : *b, c, ch, d, e, f, g, gh, h, hh, j, jh, k, l, m, n, p, r, s, sh, t, ù, v, z,* distaget evel e brezoneg, nemet *c* (ts), *ch* (tch), *gh* (dj), *hh* (c'h), *j* (y), *jh* (j), *sh* (ch), *ù* (w).

4. Peurliesa, *ch, gh, hh, jh, sh* a vez skrivet *c, g, h, j, s,* gant eun tired kognek warno. Aotreet e vez o moula evel ma reomp amañ pa ne c'heller ket ober ahend-all. Al lizerenn *ù* a vez moulet peurliesa gant eun hantergelc'hig warni e-lec'h eun tired.

5. An taol-mouez a gouez war eil vogalenn diweza eur ger liessilabennek: *cento* (tse 'n-to), *indigni* (in-di 'g-ni), *nacio* (na-tsi '-o), *aùdi* (a 'w-di), *trouzi* (tro-ou'-zi).

## YEZADUR

### AR GER-MELL

1. Ar ger-mell striz eo *la* (an, al, ar). Digemmus eo: *la patro* (an tad), *la infanoj* (ar vugale).

N'eus ket a c'her-mell amstriz: *patro* (eun tad).

#### *Implij ar ger-mell*

1. Ne vez ket lamet ar ger-mell dirak eun ano gant eur renadenn ouz e heul : *la domo de la patro* (ti an tad).
2. Dirak an anoiou divoutin, n'eus ket ezomm peurliesa da ober gant ar ger-mell : *Bretonujo* (Breiz), *Eùropo* (Europa).

### AN ANO-KADARN

An ano-kadarn a echu atao gant *o : la patro.*

#### *Ar reiz*

1. N'eus ket a reiz en esperanteg.
2. Da stumma an anoiou merc'hed pe loened gwregel, e reer gant an dibenn *ino : patro* (tad), *patrino* (mamm).

#### *An unander hag al liester*

Da ober al liester, e stager *j* ouz ar stumm-unan : *patro* (tad), *patroj* (tadou).

#### *Ar stumm-n*

Bez' ez eus en esperanteg eun dra, n'eus ket anezañ e brezoneg : ar stumm-n. Da lavarout eo, staga n ouz eur ger : *patro, patron; patroj, patrojn.*



#### *Implij ar stumm-n*

1. Pa vez eun ano renet eeun gant eur verb, e vez lakaet an ano-se er stumm-n : *akvo* (dour), ***la hundo trinkas la akvon*** (ar c'hi a ev an dour) : petra a zo evet ? an dour.
2. Lakaet e vez ouspenn eun ano er stumm-n, pa lavarer ez eer da eul lec'h bennak, evel er frazenn : *mi vojaghas Bretonujon* (beaji a ran da Vreiz).
3. A-wechou, e-lec'h implij eun araogenn, e c'heller implij ar stumm-n. E-lec'h lavarout *mi vojaghis dum tri tagoj* (beaji a ris e-pad tri devez), e c'heller lavarout *mi vojaghis tri tagojn* (beaji a ris tri devez).

### AR RAGANO-GOUR

1. Setu amañ ar raganoiou-gour : *mi* (me), *vi* (te), *li* (heñ), *shi* (hi), *ni* (ni), *vi* (c'houi), *ili* (i).
2. *Li* ha *shi* ne vezont implijet nemet pa gomzer eus tud. Evit eun dra pe eul loen ec'h implijer eur ragano all : *ghi.*
3. Ar raganoiou-gour a vez lakaet er stumm-n evel an anoiou : *mi vin vidas* (me ho kwel).
4. Sellout pelloc'h, en daou bennad, « ar stumm-emober » hag « ar stumm-kenemober », implij ar ragano *sin.*

### AN ANO-GWAN-DOAREA

1. An ano-gwan-doarea a echu gant *a : bela* (brao).
2. Pa sell an ano-gwan ouz eun ano-kadarn, klota a ra gantañ, da lavarout eo, lakaet e vez er stumm-n pe er stumm-lies eveltañ : *belaj estis la floroj* (brao

e oa ar bleuniou), *mi vidas belajn florojn* (bleuniou brao a welan).

*Skeul an doarea*

1. An derez-keferata a vez graet gant *tiel* (ken) : *forta* (kreñv), *tiel forta* (ken kreñv). Heuliet e vez gant *kiel* : *tiel forta, kiel chevalo* (ken kreñv hag eur marc'h).

2. An derez-uheloc'h a vez graet gant *pli*, hag heuliet gant *ol* : *pli forta ol chevalo* (kreñvoc'h eget eur marc'h), *pli forta, ol li kredis* (kreñvoc'h eget ma krede).

3. An derez-uhela a vez graet gant *plej*, pe *la plej* : *la plej forta* (ar c'hreñva).

4. An dereziou izeloc'h hag izela a vez graet en eun doare heñvel gant *malpli, malplej*.

5. Teurel evez ouz implij *ju pli.... des pli.... : ju pli rapida, des pli bona* (seul vuanoc'h, seul welloc'h).

6. Teurel evez ivez ouz implij *pli kaj pli : pli kaj pli forta* (kreñvoc'h-kreñva).

## AR PERC'HENNA

1. An anoiou-gwan-perc'henna a vez stummet dre staga *a* ouz ar raganoiou-gour : *mia* (va), *via* (da), *h. a.*

2. Bez' ez eus ouspenn eun ano-gwan-perc'henna, *sia*. Implijet e vez e-lec'h *lia, shia, ghia* hag *ilia*, dirak eur ger renet gant eur verb, mar deo rener ar verb ar perc'henn : *la patro amas sian filon* (an tad a gar e vab : e vab d'ezañ e-unan). Ma lavarfed, *la patro amas lian filon*, e talvezfe kement ha : « an tad a gar e vab : mab eun den all ».

3. *Mia, via*, h. a., a c'hell talvezout kement ha « va hini, da hini, h. a. » *miaj, viaj*, h. a., a c'hell talvezout kement ha « va re, da re, h. a. »



## AN DISKOUEZA

1. Stummet e vez an diskoueza gant harp geriouigou diougevrennek, graet holl hervez an hevelep skouer.

2. Setu i amañ: *tiu* (hennez, an...-se), *tia* (eus an doare-se), *tio* (an dra-se), *ties* (da hennez), *tiom* (kement-se), *tie* (el lec'h-se), *tiam* (neuze), *tial* (en abeg da se), *tiel* (en doare-se).

3. Da skouer : *tiu infano* (ar bugel-se), *tia libro* (eul levr eus an doare-se, eul levr evel-se), *ties hundo* (ki hennez), *tiom da akvo* (kement a zour), h.a.

4. Da lavarout-mañ, e lakaer *chi* e-kichen an hevelep geriouigou : *tio chi* (an dra-mañ), *tie chi* (amañ), *chi tiu infano* (ar bugel-mañ).

## AR GOULENNATA

1. Stummet e-giz an diskoueza : *kiu* (piou, pe), *kia* (peseurt), *kio* (petra), *kies* (da biou), *kiom* (pegement), *kie* (pelec'h), *kiam* (peur), *kial* (perak), *kiel* (penaos).

2. Da skouer : *kiu estas chi tie ?* (piou a zo amañ ?) *kiun hundon vi vidas ?* (pe gi a welit ?), *kia arbo estas tie ?* (peseurt gwezenn a zo aze ?), *kies hundon vi vidis ?* (ki piou hoc'h eus gwelet ?).

3. Teurel evez ez eo digemmus ar geriouigou-se, nemet ar re oc'h echui gant *u* hag *a*. Ar re-mañ a vez lakaet er stumm-n pe er stumm-lies ouz ret : *tiuj chevaloj* (ar c'hezeg-se), *kiajn florojn vi vidis ?* (peseurt bleuniou hoc'h eus gwelet ?)

## AN ESTLAMMA

Stummet evel ar goulennata : *kia homo !* (pebez den !), *kiel bela!* (pegen brao !), *kiom da homoj!* (nag a dud!).

## AN DAMZISKOUEZA

1. Stummet diwar an hevelep skouer.

2, *iu* (unan bennak,... bennak), *ia* (eus eun doare bennak), *io* (eun dra bennak), *ies* (da unan bennak), *iom* (eur c'hementad bennak), *ie* (en eul lec'h bennak), *iam* (en eun amzer bennak), *ial* (dre eun abeg bennak), *iel* (en eun doare bennak).

3. *chiu* (pep unan, pep), *chia* (a bep doare), *chio* (pep tra), *chies* (da bep unan), h. a.

4. *neniu* (hini ebet, nep), *nenia* (e nep doare), *h. a.*

5. Teurel evez ouz implij ar ger *ajn*, da greñvaat *iu, ia, io*, h.a. : *iu ajn homo* (ne vern pe zen), *ie ajn* (ne vern e pe lec'h).

## AN NIVERI

1. Setu amañ an niverou-pegementi : *unu* (1), *du* (2),*tri* (3), *kvar* (4), *kvin* (5), *ses* (6), *sep* (7), *ok* (8), *naù* (9), *dek* (10), *cent* (100), *mil* (1.000).

2. Digemmus int. Da stumma ne vern pe niver, n'eus nemet o c'henstrolla : *dek-du* (12), *tridek-kvin* (35), *mil-naùcent-dudek-ok* (1928).

3. Da stumma an niverou-petvedi, e reer gant an dibenn *a*, dibenn an anoiou-gwan, pe *e*, dibenn ar rakverbou : *kvara* (pevarvet), *okdek-sesa* (86-vet), *due* (d'an eil).

4. Da stumma an niverou-kevrenna e reer gant ar greskenn *on* : *kvinona* (pempvedenn).

5. Da stumma an niverou-lieskementi e reer gant *obl* : *triobla* (tric'hement).

6. Da stumma an niverou-kenstrolla, e reer gant *op* : *duope* (daou-ha-daou).

7. Da stumma an niverou-kenloda, e lakaer *po* dirak an niver-pegemeti: *po kvin* (pep a bemp).



8. An ano war-lerc'h eun niver-pegementi estreget *unu* (unan), a vez lakaet er stumm-lies : *tri tagoj* (tri devez).

## AR VERB

### *An displegadur*

Setu amañ taolenn an dibennou a dalv d'ober an displegadur :

| | |
|---|---|
| Ano verb | *-i* |
| Amzer-bremañ | *-as* |
| Amzer-dremenet | *-is* |
| Amzer-da-zont | *-os* |
| Doare-divizout | *-us* |
| Doare-gourc'hemenn | *-u* |
| Stummou-ober | *-ant-, -int-, -ont-* |
| Anoiou-gwan-verb | *-at-, -it-, -ot-* |

### *An ano-verb*

Digemmus eo an ano-verb. Ne c'heller lakaat dirazañ nemet an teir araogenn-mañ : *antaù* ol (a-raok), *por* (evit), *anstataù* (e-lec'h).

### *Ar stummou-ober*

Tri stumm-ober a zo. Evit an amzer-bremañ, *-ant-*: *skribi* (skriva), *skribanta* pe *skribante* (o skriva). Evit an amzer-dremenet, *-int-* : *skribinta* (o veza skrivet). Evit an amzer-da-zont, *-ont-*: *skribonta* (o vont da skriva).

### *An anoiou-gwan-verb*

Tri stumm ivez. Evit an amzer-bremañ, *-at-* : *skribata* (skrivet bremañ). Evit an amzer-dremenet, *-it-* : *skribita* (bet skrivet). Evit an amzer-da-zont, *-ot-*: *skribota* (da veza skrivet).

*Hep amzeriou 'zo*

Amzeriou a zo e brezoneg, evel an amzer-amdremenet hag an amzeriou kevrennek, ha n'eus ket anezo en esperanteg. Aes eo tremen hepzo : *li estis skribanta* (heñ a oa o skriva, e-lec'h : skriva a rae). An amzeriou-boaz hag an amzeriou-lec'hia n'eus ket anezo kennebeut.

*Ar stumm-gouzañv*

Graet gant harp *esti* (beza) : *vi ne estas konata* (n'out ket anavezet).

*Ar stumm-dic'hour*

Ger-rener ebet : *ne decas paroli pri tio* (n'eo ket dereat komz diwar-benn se).

*Ar stumm-emober*

1. Graet gant harp *sin* (en em) : *sin laŭdi* (en em veuli), *li sin vidas en la spegulo* (en em welout a ra er melezour).

2. Koulskoude, pa vez ar ger-rener *mi, vi,* pe *ni,* e ranker implij *min, vin,* pe *nin* e-lec'h *sin : vi vin laŭdas* (en em veuli a rez); *ni vidas nin* (en em welout a reomp).

*Ar stumm-kenemober*

Graet e vez evel ar stumm-emober, hag ouspenn *unu la alian,* pe *reciproke* (kenetrezo) *: ili sin laŭdas reciproke,* pe *ili sin laŭdas unu la alian* (en em veuli a reont kenetrezo).



*Ar verb hag ar ger-rener*

1. Displeget e vez atao ar ragano-gour-rener pa 'z eus anezañ : *se mi semas* (ma hadan), *li ne semis* (ne hadas ket), *ni vekighu* (dihunomp).

2. Koulskoude, en doare-gourc'hemenn, ouz an eil gour (unan ha lies), e c'heller ober hep ar raganogour-rener : *vekighu* (dihun, dihunit).

*Ar rannouigou-verb*

N'eus ket anezo.

*An nac'ha*

1. Nac'het e vez gant harp *ne : mi ne semas* (ne hadan ket), *ne kantu* (na ganit ket).

2. Lamet e vez ne pa 'z eus el lavarenn eur gernac'h bennak : *li neniam kantas* (ne gan morse), *tie estas neniu* (eno n'eus nikun).

## AR RAKVERB

1. Bez' ez eus en esperanteg rakverbou amzer, lec'h, kementad, h. a. : *chiam* (atao), *tie* (eno), *tre* (tre, meurbet), h. a.

2. Stummet e vez an holl rakverbou-doarea gant harp an dibenn *e : bele* (ez vrao), diouz ar bennrann *bel.*

3. Teurel evez e c'hell ar rakverb kemer ar stumm-n. da ziskouez eur c'hemm-lec'h pe eur c'hemm-stad: *kie vi estas ?* (e pelec'h emaoc'h ?), *kien vi iras ?* (da belec'h ez it ?), *skribi bretone* (skriva e brezoneg, *traduki bretonen* (trei e brezoneg).

4. Skeul an doarea a vez graet evit ar rakverb evel evit an ano-gwan : *pli bele* (bravoc'h), *plej bele* (brava).

## AN ARAOGENN

1. N'eus ket a gemmesk etre an araogenn hag ar ragano-gour : *por ili* (evito), *ghis mi* (betek ennoun), *apud li* (en e gichen).

2. Pa vezer nec'het o c'houzout pe araogenn e tleer implij, e c'heller ober gant *je*, anezi eun araogenn hep ster resis : *ridi je tio* (c'hoari diwar-benn se).

## AR STAGELL

1. Bez' ez eus stagellou eeun: *ke* (e, ma), *kiam* (pa), h. a.: *li ne diris, ke lia patro estas malsana* (ne lavaras ket e oa klañv e dad), *shi estis en Brest, kiam shia patrino mortis* (edo e Brest pa varvas he mamm).

2. Bez' ez eus ivez stagellou kevrennek : *post kiam* (goude ma), *por ke* (evit ma), *antaŭ ol* (a-raok ma), h. a.

3. Teurel evez ec'h implijer ar geriouigou-goulennata evel stagellou : *kiam* a dalv kement ha « peur » ha « pa », *kiel* a dalv kement ha « penaos » ha « evel ma », h. a.

## AL LAVARENN

### *Urz ar geriou*

Reolenn ebet.



### *Ar goulennata*

1. Dirak al lavarennou-goulenn, d'o diforc'h diouz al lavarennou-diogel, — (hep menegi, anat, ar re ma 'z eus enno eur ger-goulennata), — e vez lakaet ar ger *chu: chu li estas malsana ?* (ha klañv eo ?).

2. Teurel evez ouz implij *chu* en islavarennou-goulenn : *mi ne scias, chu li estas malsona aŭ ne* (ne ouzon ket ha klañv eo pe nann).

### *Ar staga*

1. Da staga eun islavarenn ouz eun ano e reer peurliesa gant *kiu : la homo, kiu marshas* (an den a gerz, an den hag a gerz), *la homo, kiun mi vidas* (an den a welan), *la homo, pri kiu mi parolas* (an den a gomzan anezañ).

2. Teurel evez ouz implij *kies : la homo, kies brako estas rompita* (an den a zo torret e vrec'h).

3. En hevelep doare ma talv geriouigou-goulennata da stagellou, e talv geriouigou-goulennata da raganoiou-staga.

# Hon enklask diwar-benn stad ar brezoneg

Kalz eus hol lennerien o devo lennet war niverenn *Breiz Atao* ar 15-29 a ebrel, ar pennad diwar-benn hon enklask a-zivout stad ar brezoneg. Moula a reomp amañ ar pennad-se e brezoneg.

▼

E niverenn *Breiz Atao* miz-c'houevrer 1927, e voe embannet eur studiadenn resis-meurbet diwar-benn stad ar brezoneg e bourc'h Witalmeze. Da heul ar studiadenn-se, e lakajomp eun notenn da c'houlenn digant an holl dud a c'hellfe rei d'imp kelou a-zivout stad ar brezoneg e lec'hiou all, skriva da *Walarn*. Respont ebet ne voe kaset d'imp.

Setu, avat, ma lennomp war *Breiz Atao* an 18 a veurz diweza eur pennad all, « *ne vez ket pep tra eus ar gwella er gwella eus ar bedou* », o tegas soñj d'imp, en eun doare mantrus, pegen ret e oa ober dioustu an enklask a fellas d'imp ober warlene gant ken nebeut a verz.

En em zifreta a reomp, kement ha ma c'hellomp, evit ar brezoneg. Hag e-keit-se, n'anavezomp ket e



wir stad. Den ebet ne c'hell lavarout, war-bouez 500.000 den, pet den a gomz brezoneg, eun dra hep e bar en eur vro sevei. Kement a ouzomp a-zivout stad hor yez vroadel a zo diazezet war enklaskou graet 50 vloaz a 'zo, war traou lavaret gant hemañ pe henhont, war ar c'helou diresisa ha disfiziusa. Eun dra hepken a zo anat : emañ ar yez o vont da get. Hogen, e pelec'h ha penaos? Nikun ne c'hell lavarout ervat.

Ar rummadou a zo deut a-raozomp n'o deus ket taolet muioc'h a evez ouz kudenn an niveradur eget ouz ar c'hudennou all. Tra m'edo hor yez o vont da get, brizkeltegourien dispar a blede gant o labouriou dispar, hag a leze pep tra ganimp da ober. Gourde beza hor rediet da sevel, ni tud yaouank, eur yezadur, eur geriadur hag holl benvegou mirout ha difenn ar yez, e rediont ac'hanomp c'hoaz da dresa hon unan ar c'hartennou hon eus ezomm da vont war an dachenn-emgann.

▼

Da sevel ar c'hartennou-se, e fiziomp war genlabourerez ar gevrenn dihunet hag emskiantek eus ar bobl vreizat. Eeun hor mennad. Da genta e fell d'imp merka, ken piz ha ma c'heller, stad ar brezoneg. Ne c'hellomp ket bremañ ober eun niveradur. Eun diazez all a gemerimp eta. Bez' ez eus, evel ma lavare an Ao. Abad Mary, en e zanevellskrid speredek ha kalonek a-zivout stad ar brezoneg e Bro-Wened (lennet e Kendalc'h ar Bleun-Brug e 1926), eun doare diarvar-kenañ da anavezout stad ar yezou e Breiz-Izel : implij ar yezou e buhez an Iliz. Ar veleien, evel ouzer, a ra atao gant yez ar gristenien. Eun daolenn, o tiskouez kenlodennerez ar yezou el

lidou hag er c'hatekiz e pep parrez, a skeudennfe mat a-walc'h stad ar brezoneg.

Kas a reomp d'eoc'h eta ar roll-goulennou-mañ. Ouz hoc'h aspedi da respont a bep korn a Vreiz-Izel.

*Roll-Goulennou*
*diwar-benn stad ar brezoneg e 1928*

*Parrez...*
*Kumun...*
*Departamant...*

1/ *E pe yez e vez prezegennet aliesa er barrez ?*
2/ *Peur e vez prezegennet er yez all ?*
3/ *E pe yez e vez graet ar c'hatekiz ?*
4/ *Ma vez graet ar c'hatekiz en diou yez, pehini eo an darempredeta ha gant piou ?*

Pedi a reomp an holl dud a garo kemer perz en ober-mañ, goude beza respontet fraez ouz ar goulennou graet, teurvezout rei d'imp pep seurt kelou a gavint talvoudus.

Hep mar ebet e fello d'eoc'h hon harpa el labour silvidigez-se. Kerkent ha ma vo bet renket ha studiet ar paperennou degouezet ganimp, e vo embannet eur gartenn gant *Gwalarn*, gant eur skrid-diskleria. Eur skouer a vo kaset evit netra da neb en devo kenlabouret. Ezomm ebet lavarout, ma c'hell unan bennak rei d'imp kelou a-zivout meur a barrez, pe rei d'imp chomlec'hiou tud a c'hellfe kenlabourat, pe merka d'imp oberou pe bennadou-skrid talvoudus, e bedi a reomp start d'hen ober.

Kas an holl baperennou da R. Hemon, Rener « Gwalarn ».

# Enklask « Kornog »

Evit dastum pep tra ret d'an abostolorez graet gant « *Unvaniez ar Seiz Breur* » evit adveva hon arz broadel a Vreiz, e karfemp kaout digant an holl respontou d'ar goulennou da heul. Ar c'helou a zegasint d'imp a vo eus ar pouezusa evit hor stourm.

Ar respontou a dleo beza kaset da annezlec'h U. A. S. B. betek gortoz : d'an AoAo. Creston & Robin, 6, straed St-Stanislas, Naoned.

*Goulennadeg I : Arzourien*

Ha bez' ez eus arzourien en ho korn-bro : skultourien, kinklourien, tisavourien, livourien, engravourien, h. a.... o kaout meizadou breizat ha paliou a vremañ ?

Ano ha chomlec'h :

1/ Oad (tro-war-dro).

2/ Pe levezon en deus an arzour-se en e gorn-bro?

3/ Ha bez' ez eus en ho korn-bro pe en ho kêr kenteliou treserez pe arz deveret ?

4/ Gant piou e vez graet ar c'henteliou-se ? (Kêr, tud dizalc'h, kevredigeziou ?)

5/ Piou eo ar c'helenner ?

6/ Daoust hag en deus ar c'helenner-se paliou a vremañ ?

7/ Ha douget eo d'an arz breizat ?

8/ Ma n'eus ket a rummad-kenteliou en ho korn-bro, daoust hag e c'hellfed sevel unan ?

9/ Ma 'z eus bet anezo gwechall, perak n'o deus ket kendalc'het ?

10/ Ha bez' ez eus en ho kêr pe en ho korn-bro eun ezel eus isstrollad a-berz-stad an arzou deveret?

11/ Pe levezon en deus ?

*Goulennadeg II : Arzvicherourien*

Ha bez' ez eus micheriou-arz graet gant kouerien, evel poderien, brouderien, gwiaderien, h. a, ... en ho korn-bro ?

1/Micheriou.

2/ Ano ha chomlec'h an arzvicherour.

3/ Lec'hiadur ar c'horn-bro, hentou mont-dont.

4/ Stad ar vicher a-raok ar brezel.

5/ Stad bremañ.

6/ Daoust hag emañ o vont war-raok pe war-gil ?

7/ Abeg an araokadenn pe an argiladenn.

8/ Binviou oberiata.
Binviou a vremañ ? (1)
Binviou gwechall ?
Penaos ha pe stad ?

9/ Perziou an traou oberiataet.
(kas luc'hskeudennou pe skoueriou).

10/ Daoust hag e c'hell an arzvicherour gounit e vuhez ?

11/ Gwerzlec'hiou er vro.

12/ Priz an traou oberiet gant an arz-pobl hag an traou oberiet dre vinviou.

---

(1) Evit ar sternou-gwia, rei al lec'hed.



*Goulennadeg III : Arz broadel*

1/ Pere eo an oberou-arz broadel gwechall en ho korn-bro ?
Broudereziou
Gwiskamantou
Danteleziou
Arrebeuri
Tresou kinkladurel dibar ho korn-bro.
Tisaverez
H. a,
Kas a-unan kartennou-post ma c'heller, luc'hskeudennou pe damskeudennou o tiskouez darn pe zarn eus an tresou kinkladurel.

2/ Oberou-arz breizat broadel a vremañ en ho korn-bro.
O faliou.
Menoz an dud a-zivout an oberou-se.
Tisaverez
Broudereziou
Gwiskamantou
H. a.

3/ Betek pegeit e toug an oberou-se levezon Bro-C'hall ?

4/ Blizidigez an dud.

# Buhez ha Lennegez

I. — E BREIZ

Glac'har bras hon eus bet o klevout e oa maro unan eus hor gwella skoazellerien, an Ao. Gwilherm Lazou, bet merour an Enskriverez-Mor er Gelveneg. Stourmet en deus kalonek evit Breiz, ha dastumet danvez eul levr, a vefe « *Istor an Emzao breizat* ». D'e wreg ha d'e holl gerent e kasomp hon doujusa gourc'hemennou a gengañv.

N'o deus ket gortozet pell hol lennerien da lavarout d'imp o ali diwar-benn hor stagadenn esperantek. Setu amañ pennadou tennet diouz darn eus al liziri hon eus bet:

« *C'hoant am befe deski an esperanteg (ma n'eo ket re ziaes koulskoude!) evit gellout lenn* Nord-Okcidento. *Livirit d'in, mar plij, e pelec'h e kavfen eur yezadur hag eur geriadurig esperantek.* »

M. G. 9-4-28

« *E niverenn diweza* Gwalarn *em eus kavet gant kalz plijadur eur stagadenn esperantek. Ne oan ket gouest da gaout gwelloc'h evit respont d'ar mestr-skol diot-se, a lavare d'in e oan war an hent fall...... hogen...... pa embann* Gwalarn *esperanteg, e tlefe, da nebeuta, lavarout d'imp penaos ober evit e zeski.* » (1)

S. B. 9-4-28

« *Mennad an adkelaouenn esperantek a gavan dreist.* »

A. K. 11-4-28

« *Peseurt levriou a zo mat hag a-walc'h anezo da zeski an esperanteg?* »

F. E. 15-4-28

« *Eun dra varzus, eus ar re wella, eo lakaat esperanteg e* Gwalarn, *gwelloc'h marteze eget eur yez etregeltiek, — mar doa unan, ha ma teu an esperanteg da veza eur yez etregeltiek, eun dra vat e vo evitañ hag evidomp.* »

C. L. 16-4-28

Da echui, eur pennadig fentus diouz Iwerzon:

« *You are a brave man to start that inter-celtic Esperanto journal, as Esperanto is both unknown and despised in The British Isles. Yet I am not saying you are wrong to attempt it, as it will always be splendid and very necessary propaganda in esperantist circles the world over. I would prefer not to give any opinion on the matter till I see a few numbers, but I give it my blessing.* »

O. W. 22-5-28.

(1) Ar re na c'hellont ket gortoz ken hor bo embannet levriou e brezoneg, a-walc'h anezo da zeski an esperanteg, a gavo levriou e galleg da brena e: « Librairie Centrale Espérantiste », 51, rue de Clichy, Paris (IX$^{e}$).

II. — DRE AR BED

« *Prinsezig an Dour* », war a skriv d'imp an Ao. Rotman, a zo bet embannet e stumm eul levr nevez 'zo en islandeg hag e sloveneg. Embannet e vo hep dale en alamaneg ivez. Salo ma ray istor Lizig kement a blijadur da vugale Island, Slovenia hag Alamagn ha m'en deus graet da vugale Vreiz.

# Levriou nevez

**SKEUDENNOU BARZED**, pe « **DAOUZEK ABOSTOL**, gant Erwan Berthou. Kant levrig: **ugent real** ar pez. Skriva d'an Ao. Berthou, Lancanaff, Pleubian (C.-du-N.).

> Dudius d'ar re a anavez istor emzao Breiz araok ar brezel.

**PLABENNEK E'R VREZEL** (« Plabenneg er Brezel ») gant G. M. Trebaol. Skriva da bresbital Plabenneg. Hep priz merket.

> War c'holo al levr-mañ e weler skrivet « Doue ha Breiz ». En diabarz, n'eus ano nemet eus « Doue ha Bro-C'hall ».

**ANATOLE LE BRAZ, BIOGRAPHIE** par Georges Dottin, **ESSAI DE BIBLIOGRAPHIE** par J. Ollivier (« Buhez gant G. Dottin, Arnodenn-Leorlennadur gant J. Ollivier »).

> Talvoudus d'ar re a studio buhez hag oberou A. Le Braz.

**NORSK TIDSSKRIFT FOR SPROGVIDENSKAB:** Barnadenn Alf. Sommerfelt a-zivout ar « Geriadur

Gallek-ha-Brezonek a Gorfadurez » embannet gant « *Gwalarn* ».

Ne ra an Ao. Sommerfelt amañ nemet addisplega e briz c'halleg ar sotoniou embannet a-zivout an hevelep danvez gant ar gelaouenn c'hallek, « *La Revue Celtique* ».

REALLEXIKON DER VORGESCHICHTE: Pennad an Dr. J. Pokorny a-zivout ar Gelted. (Verlag Walter de Gruyter Co, Berlin W. 10)

Ar pez a ouzomp diwar-benn ar Gelted er Ragistorvez gant harp ar yezoniez.

E-DOUG MIZ-GOUERE E VO EMBANNET
KENTA NIVERENN

# KORNOG

Ar re a zo bet o c'hortoz KORNOG adal 6 miz n'o devo ket gortozet evit netra.

E miz-gouere e teuy e-maez ar wask ar genta niverenn, gant eiz pajennad vras a skeudennou, ha d'ezi eur golo daou liou treset gant Kreston.

Setu amañ roll ar penna studiennou a vo kavet e-barz : E-GIZ RAKLAVAR. — WAR-DU EUN ARZ BROADEL BREIZAT A VREMAN. — SKOUER AR PEMP RUSIAD, gant P. Ladmirault. — IRC'HIER MIRDI KEMPER, gant G. ar Floc h. — LENNEGEZ NEVEZ BREIZ, gant R. Hemon. — AN DANTEZIOU SLOVENEK, gant Jurij Komatar. — NOTENNOU DIWAR-BENN AN ARZ E BREIZ HAG ER BROIOU ESTREN.

# GWALARN

he deus ezomm eus ho koumanant
da labourat evit Breiz
ha bugale Vreiz



# PRINSEZIG AN DOUR

**BRAVA LEVR AR VUGALE !**

**Priz : 5 lur**

**Nevezinti !**

## Evit ar brezoneg !




KASIT DRE-HOLL KARTENNOU-POST " GWALARN "

Priz : an 20 3 lur

ar 100 14 lur (dre ar post)

**Hag anavezout a rit :**

# An Aotrou Bimbochet e Breiz ?

*romant gant R. Hemon*

**Priz : 6 lur**

« ... Bimbochet prendra place dans l'histoire de la littérature bretonne comme notre premier roman politique, notre premier pamphlet littéraire, et d'ici longtemps notre meilleure œuvre pour la richesse des idées et la puissance constructive. »

*Breiz Atao (mevezen 1927)*

## Levraoueg Gwalarn

**Niv. 1. — AR ROC'H TOULL**
romant, gant J. Kerrien. *diviet*

**Niv. 2. — WAR VARC'H D'AR MOR**
pez-c'hoari, gant J. M. Synge, trôet diwar ar saozneg gant Y. Drezen. *dre ar post : 2 l. 25*

**Niv. 3. - TONKADUR BUGALE TUIREANN**
danevell iwerzonat, addispleget gant R. Hemon. *dre ar post : 4 l.*

**Niv. 4. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ**
romant, gant R. Hemon. *dre ar post : 6 l.*

**Niv. 7. — PRINSEZIG AN DOUR**
danevell evit ar vugale, gant G. Th. Rotman, trôet gant Y. Drezen ha R. Hemon. *dre ar post : 5 l.*

**Niv. 8. — GERIADUR GALLEK-HA-BREZONEK A GORFADUREZ**
*dre ar post : 1 l.*

**Niv. 10. — NEVEZ-AMZER**
pez-c'hoari gant T. C. Murray, trôet diwar ar saozneg gant R. Hemon. *dre ar post: 4 l.*

AR MEROUR: Y. DREZEN.
Moulerez, 4, str. ar C'hastell, Brest.

# NORD-OKCIDENTO
## INTERKELTA-KAJ-TUTMONDA-REVUO



NUMERO 2

SOMERO 1928

**ALDONO-AL-GWALARN-BRETON-LINGVA-KVARONJARA-REVUO**

# El la pasinta jarkvarono

*Ni kore dankas la legantojn de* Gwalarn *pro la entuziasmo, per kiu ili salutis la unuan numeron de nia esperanta aldono. Personoj, kiuj ghis nun apenaù aùdis pri esperanto, tuj skribis al ni, dezirante ekkerni la lingvon, aù nur esprimante simpation. Citajhojn el tiaj leteroj ni publikigas en la somera numero de* Gwalarn.

*Multaj el niaj legantoj bedaùris, ke ne ekzistas bretona lernlibro de esperanto, kaj aliaj opiniis, ke devus NORD-OKCIDENTO farighi pli ampleksa, kaj vera sendependa revuo.*

*Al la unuaj ni respondas, en tiu sama numero de* Gwalarn, *per aperigo de enkondukilo al lernado de la lingvo « Yezadur Berr an Esperanteg » (Mallonga Gramatiko de Esperanto). Ni respondas al la duaj: ne taùgas nun pliampleksigi nian esperantan revuon. Sufichas, ke ni povas diri : ghi daùros. Tiuj, kiuj konas nin, scias, ke ni ne kutimas fari vanajn promesojn.*

N. O.

# La nova bretona literaturo

Ghis 1918, — krom *Barzaz Breiz*, tiu fama kolekto da popolaj kantoj, reverkitaj de genia poeto, — ne ekzistis bretona literaturo. Nur senlogaj skribachajhoj, mallertaj pseùdofolkloraj imitajhoj el francaj modeloj.

De 1918 ghis 1925, kvar kolonoj starighis en la dezerto : la belaj, mistikaj, fervorplenaj poemoj de Bleimor; la dramo de T. Malemanche, *Gurvan*, enkondukante al nova koncepto de l'teatro; *Bilzig*, de F. al Lay, unua tralegebla bretona romano; kaj fine, *Sketla Segobrani*, de R. Le Roux kaj F. Vallée, elvokajho el la kelta antikveco, kiu definitive fiksis la literaturan lingvon.

Dum marto 1925 aperis nova kvaronjara revuo, *Gwalarn*, kies celo estis : « unue, ebligi la plej lertajn el niaj junaj verkistoj prezenti novajn verkojn al la plej kleraj Bretonoj ; due, klerigi Bretonujon pri la aliaj nacioj, fruktigi kaj plirichigi ghian kulturon per iliaj kulturoj. »

Plenumis *Gwarlan* sian taskon. Kunigante aron da junaj verkistoj. Publikigante novelojn, romanojn,

poemojn, teatrajhojn kaj kritikajhojn. Aperigante tradukajhojn el multaj landoj kaj tempoj.

Alportis *Gwalarn* al Bretonujo tute modernajn ideojn pri literaturo. Surprizis ghia unua numero la bretonan publikon per modernstila lirikajho kaj moderntemaj rakontoj, kaj chefe per regula, laùgramatika, parte artefarita lingvo, tiom malsama je la dialekta lingvo de l'antaùmilitaj aùtoroj, ke multaj tuj deklaris ghin nekomprenebla. Tamen, *Gwalarn* persisteme daùrigis siajn renovigajn klopodojn. Kaj jen la rezultato : hodiaù posedas Bretonujo richan literaturan lingvon, kaj plene modernan interesan literaturon, fonton da ghojo por chiam.

Ne malpli grava estis la traduka laborado de *Gwalarn*. Antaù la milito, ekzistis bretonlingve nur tradukoj el religiaj verkoj, kiel la Biblio, la Imitado de Jesuo-Kristo, k. t. p. *Gwalarn* aperigis tradukojn el klasikuloj kiel Aeshhulos kaj Shakespeare, el la azia kaj amerika literaturoj, el diverslandaj modernaj aùtoroj. Karakterizaj je nia rekeltigo estas la tradukoj el la antikvaj literaturoj de Kimrujo kaj Irlando.

La plej agemaj el niaj junaj verkistoj estas Roparz Hemon, Abeozen, Y. Drezen, J. Riou, k. t. p. Sed levighas ankoraù pli juna generacio, kiu, studinte la literaturan lingvon kaj la novan literaturon, emas verki siavice. Fakte, estas rimarkinda, kiel tra la lando vekighas intereso pri la lingvo. Vane oni forpelis ghin el la skoloj kaj la shtata administracio. Ghi farighas nun la lingvo de la bretonaj kleruloj. Ghi farighos morgaù la lingvo de la tuta bretona klerigado.

# Noktaj Shipoj

Kun blankaj chevaloj saltas nia shipo,
Kaj che malproksima okcidento, iom post iom,
Mortas la nuboj. Blua kaj nigra,
Sharghita de rokoj kaj shaùmoj,
Strechas la nokto per malgrasaj fingroj
Sian nebulan ombran reton.

*(Ho! morta nia distro sur la tero,*
*Kaj morta nia longa nenionfarado,*
*Morta nia revo lacpalpebra.*
*Kaj la kanto de l' taga junulino, silenta!*
*Che la ghardena fundo, malkvieta,*
*Ghemas fonto inter kanoj.)*

Forflugitaj! Amiko, chu grave ?
Rigardu: chu vi ne vidas, multnombrajn,
Che l' fendo de l' ora muro disrompighanta,
La shipojn de via revo sur la maro,
Senremilajn, senmastajn, senvelajn,
Glate glitantajn je paco stela?

Ghoja revo: ili kantas
Allógon dolchan de malproksimaj maroj;
Grandajn palmojn, balsamojn mildajn,
Kaj mirajn fruktojn, molmaturajn,
Bluajn birdojn, bestojn ridindajn,

Senzorgajn knabojn, princinojn negrajn,
Kun rigardoj voluptbrilaj,
Kaj oron, kaj shtonojn brunfajrajn.

Kaj ili kantas antikvan misteron,
Kiun eltrovis homoj, vojirante
Al la frostaj finoj de l' mondo,
Pri kiu neniu plu aŭdis

Kaj dolche, en aera palaco travidebla,
Ariojn mallaŭtajn, subtilajn, intensajn.
Kiujn neniam homa spirito kaptos :
« Tio, kio estis, ne estos plu,
Tio, kio ne estis, ne estos. »
Ghojan historion de neniu lando, — neniam.

Ho fratoj! en magiaj insuloj,
Je l' klifo silenta, Je l' klifo silenta.
Kie kreskas hedero sur rokoj,
Kie flavaj floroj en akvoj svarmas,
Kie glitas la sunlumo ghis grotaj fundoj,
Malluma per verda trezoro de l' foliaro!
Malvarma fonto en arbaro nokta,
Kie revas la fantomo de l' antikva sagheco,
Tiel antikva! kun blanka musko abunda,
Tra la tago, tra la tago!

Ho koro! se via deziro estus
De centoj da flugiloj portata,
Tiel forte, ke ghi rompus la randon de via malli-
[berejo,

.......................................................

Kiel lerte vi flugus super la ondoj,
Tiel malpeze, tiel brile, tiel sonore, saltante
Al viaj malproksimaj fratoj nekonataj!



Frapu la trinkkornon, plenigu la pokalon!
Kaj glutu, el glua fecha mielakvo,
Ghermon de honto kaj doloro!
Jen: la taga nebulo levighas.
Aŭskultu: la sorchaj shipoj eksilentas.
Aŭskultu: longa chagrena murmuro
En la maldikaj velstangoj tremetas.

Kial klinighas tiel peze viaj kapoj?
Kial malfermegighas, je l' blanka mateno,
Viaj okuloj, kiel homoj, kiuj
Vidis iun abomenajhon, vagante
Inter akvo kaj chielo?
Ebena antaŭe estas nia vojo,
Firma la vento, la ondoj,
Kantantaj ghoje je l' shiprando.

Roparz HEMON,
(el bretona tradukita).

# Kronikoj

El Katalunujo venis al ni libreton, « *El Spertoj pri Interna Funkciado de la Floraj Ludoj* ». Ghi estas verkita de S-ro Delfi Dalmau, kaj eldonita de la Dalmau Liceo (Strato València, 245, Barcelona. — Prezo : sv. fr. 0,50). Chiujare okazas en Katalunujo Florludoj, al kiuj estas alvokataj esperantaj verkistoj el la tuta mondo. Tio montras la rolon, kiun povas ludi malgranda, malfelicha nacio, dank al universala lingvo.

Ni atentigas la germanlingvanojn pri bonega artikolo, verkita de D-ro H. Welter, kaj aperinta en la maja numero de « Elsass-Lothringen », Berlin-a revuo gvidata de D-ro Robert Ernst. Ghia titolo estas « *Die gefesselte Nation. Lehren der bretonischen Geschichte* » (La katenita nacio. Spertoj el la bretona historio).

*NORD-OKCIDENTO aperas samtempe kun la bretonlingva kvaronjara revuo GWALARN. Dum 1928 ghi estos sendata senpage al chiu abonanto de GWALARN.*

*La prezo de la kvar numeroj de 1928 (aperintaj kaj aperontaj) por la neabonantoj estas tri respondkuponoj.*

*Chiun korespondajhon oni sendu al « GWALARN, B. P. 75, Brest ».*

*(Bretonujo).*

*La administranto:* Y. DREZEN.
Moulerez, 4, str. an C'hastell, Brest

---

Priz an niverenn : 5 lur

**GWALARN**
he deus ezomm
eus ho koumanant
da labourat evit Breiz
hag evit bugale Vreiz